8

C. 8. 35

Cover

# Hent ar Groas

gant

# Prederennou var an Ene

*Dre ar Brentaer breizat*

# HENT AR GROAS,

GANT

# PREDERENHOU VAR AN ENE.

---

**Dre ar Breûtaër Breizec.**



Gwasket e Mountroulhes, e ty A. LÉDAN,

**1843.**



O CRUX! AVE, SPES UNICA.

## EUR GOMS D'AL LENHER.

Hamâ, lenher, he kefhot eun doare oll nevez,
Ewit lakât war baper skriva deread hor. iez;
Oberer o c'henvoui eo ar gwelha doare,
A gred alia ao holl d'he zighemeret ive,
Ha mar her grear he vezo hetus bras ha laouen;
Oc'h he heoebi he talc'ho he zremm diroufen,
O c'hedal eus ho perz, doare benhac all gwelhoc'h,
Hac a helfe bea d'hor iez eun dra talvoudekoc'h,
Rac e kememâ-oll n'hen deus ken c'hoantegbez,
Nemet lakât unvan e doare skriva hor iez;
Ar pez a ve evithi eun tam kaër a leve,
Ha me gred hoc'h açzant ghene-me war an draze.

D'an divez pe d'ao dibeno eus an oberic-mâ,
E kounhan rei deoc'h abec eus va doare skriva;
Goude beza neuse stard ha stard va frederet,
E vezo eas deoc'h barn a me ham be mad skrivet.
Barn a rehot dreist pep-tra hac hen a ve va ghis;
Hervez speret iez Breizec : barn a rehot dho tivis.







# HENT AR GROAS.

**Kement zo ret da ober evit delhezout eu drugarez staghet oc'h Hent ar Groas, ha penaos he ober.**

DA ghenta, ret eo beza er stad a c'hraçz evit gounit pep trugarez pe *Induljançz :* Hent ar Groas gwskoude a hell beza talvoudec bras d'ar re ne mahint ket er stad a c'hraçz, mar ho dheus eur gwir c'hoant da zistrei oc'h Doue, ha d'en hem zisober dioc'h ho fec'hejou. Kement-ze a hell beza memes evit-ho, tra talvoudec aoualac'h ha disposidighez-vad d'ho zostât oc'h Sacramant ar Binigen.

Ret eo, d'an eil, he-me ar Pap Benead, evit gounit an drugarez-mâ, mont eus an eil Taolen d'he-hen, ha die ar c'heflusk-ze, diskwez gwel heach hor Salver o vont da Venez-Kalvar. Ar re glan ha poaniet, ne ket ret dezho oher kement-ze, he gounit a helhont oc'h hen oher hep flach.

Dan trede, epad ma rear Hent ar Groas, e tlear prederia stard war maro ha poanhiou hor Salver, da lavaret eo, kounia mad en he speret, e maro Jesus, en he hoanhiou garo hac en ankeniou founbus a c'houzanvas o toughen he Groas hac o pignat gathi hete kern Menez-Kalvar.

Gwskoude, ne ket ret prederia a vras var hep-hini eus an Taolenhou a raan ahec eus a Hent ar Groas, petra benhac ma ve talvoudekoc'h hen oher, evit ar re ho deus an ioul hac an amzer d'he oher. An amzer eta da dremen dirac pep Taolen, a zo ioulus kerkoulz hac ar pedenhou pere a halher da zilenha, hervez he c'hoanteghez.

Ne deus ken doare ret, evit gwnit an Induljançzou stag oc'h Hent ar Groas, nemet mont eus an eil Taolen d'he-hên ha kounia e Jesus o toughen he Groas. Ar c'hiz-zo hamâ varlerc'h, pe eun all benhac, hervez c'hoanteghez pep-unan, a-zo meurbet talvoudec evit ar re a oar lenn : ar re ne ouzhont ket lenn, e ven ali dezho, da lavaret eur *Pater* dirac pep Taolen, o predeiia e poanhiou hor Salver, hac o lavaret henho-ho-unan : *Ho pet truez ouzign, va Jesus, c'hwi pini a deurvez doughen ar Groas ha mervel en-hi, dre garantez evidhon ha paêa va dle.*

Ahars arnodi he ranker oher un Acta Geus dirac an aoter-vras, ha goude he bezn great, he teraouer ar pevarzec ehan evel ma mabint hamâ varlerc'h, hac o vont eus an eil Taolen d'he-hên.

Goude an diveza, e tistroher dirac an aoter-vras evit lavaret ar pedenhou gwasket varlerc'h an ehanou. Ar re ne ouzhont ket ho lenn, a lavaro, hervez m'her goulen Klemant xiv :

pemp *Pater* ha pemp *Ave*, ha pemp *Gloria Patri*; eur *Pater* all oc'hpen, un *Ave* hac eur *Gloria Patri*, evit ezomou an Ilis hac hon Tad Santel ar Pap.

N'eus peden na devocion æçzoc'h na talvoudekoc'h eghet hounhan. Kalz trugarez hac *Induljançzou Plenier* a zo staghet outhi, hac a helher da c'hounit, eul loden evitlian he-unan, eul loden-all evit an eneou eus ar purkator. Evit dalhezout an drugarez, ne ket ret ober dioc'h-tu an oll stationou, gant ho grear er memes dervez. Pa herhu ne vez ket a amzer aoüalac'h d'ho ober oll dioc'h ar mintin, he c'halher lezel eun darn var benn an abardavez.

Netra talvondekoc'h eghet ho ober aliez, ha dreist pep tra d'ar gwener, bemdez, mar ghelher epad ar c'horaiz, hac ispicial da c'houëliou Kavedighez ha Savedighez ar Groas Santel.

Gehit aliez ha kalounec Hent ar Groas, hac ha tenhat varnoc'h graçzou founhus.



### Act a Geus, dirac an Aoter-Vras, abars arnodi.

O Jesos kûn ha mad! maro evidhon her Groas, pini ho c'heus doughet da Venez Kalvar abars beza staghet outhi ha mervel etre he divrec'h; selhit a druez oc'h eur paour kenz pec'her daoulinet e c'hars ho treid, leun a fisianç en ho trugarez, evit goulen gwalc'h d'he bec'hejou, pere so heb niver. Hoghen, euz-a-vremâ e fell dign ho c'haçzât a greiz-kalon; tec'het a rign diouthe da virviken, ha gant ar skôr eus ho kraçz, ne gwezigu mui benho. O va Jesus! grit ma talvezo d'ham ene ho Kroas hac ho maro henhi; rohit ho penhos d'an ober-mâ, evit ma vezo talvoudec d'ham silvidighez ha d'ho praçza gloar. Evelse-bezel-great.

Goude an Act a Geus, an 'azeuler a gân he-unan, var don *Vexilla Regis.*

Va benhos deoc'h, Kroas va Jesus!
Eus ar bed ar api peurbadus;
C'hwi eo trugarez pec'herien,
Dreizoc'h trugarez me c'houlen.

An holl a eur voüez :

Benhoçziou deoc'h, Kroas benhighet,
Rac ma zeo ouzoc'h bet staghet
Jesua, hor Salver, hon Roue,
Evit dazprena hon ene.

Abars kwitât an aoter-vras, daou ghiniad a arnot ar ganaouen varlerc'h, var ton : *Etal ho Kroas, leun a anken.*

Heulihomp-oll var Menez Kalvar,
Eun Doue o toughen he Groas;
Prederhomp-holl en hec'hlac'har,
En he anken, en he c'hloas:
Jesus! Jesus!
Dindan he Groas holl daoubleghet,
Kement eo gathi samet.

An holl a eur voüez, o vont d'an Daolen ghenta :

Santez Mari, Mam hor Salver,
C'hwi eo Mam ar bec'herien;
Diskouezhit hoc'h hor Mam dener,
Tomhit hor c'halouneu yen:
Gwaskhit, gwaskhit
Stard henhomp goulhou hor Salver,
Poanhiou Jesus, ho Map kær.

O veza herbuet dirac ao Daolen ghenta, daou ghiniad a gâo :

Daoust d'ho tinamded, ô Jesus!
Ho parn a rear d'ar maro;
Nhi eo ho pourhevien kablus,
Nhi, pec'herien ker garo!
Jesus! Jesus!
Grhit trugarez dehomp-ta, Jesus,
Trugarez dehomp, tud kablus.



## QENTA EHAN.

### JESUS BARNET D'AR MARO.

℣. Adoramus te, et benedicimus tibi!

℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum.

℣. Azeulidighez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez.

℟. Da veza prenet ha savetéat ar bed dre ho Kroas.

*Prederen.* Preder, va ene, ben dismegançz a reas Pilat da Jesus, oc'h he varn d'ar maro, evithan da veza divlam! Da Salver a c'houzanvas ar varnedighez disleal-ze, evit da ziskarga eus an bini a ioa let da pec'hejou.

*Peden.* Benhighet ra vihot, ô va Jesus! eus a enr vadelez ker bras; torhit eta, me ho ped, barn ar maro peurbadus let d'ham pec'hejou, ma c'helfhen mont gheneoc'h en deiz d'ar vuhez-eürus.

Mam Santel d'ham Jesus, Gwére'hez Vari, pedhit evidhon, ma vizign gwenhet-oll hen heur eus va maro.

Pater noster, qui es in cœlis, sanctificetur nomen tuum: adveniat regnum tuum: fiat voluntas tua sicut in cœlo et in terrâ: panem nostrum quotidianum da nobis hodiè: et dimitte nobis debita nostra, sicut et nos dimittimus debitoribus nostris: et ne nos inducas in tentationem: sed libera nos à malo. Amen.

Hon Tad pehini a zo en Eê, ho c'hano bezet santifiet: ho rouanteles deuet dehomp: ho polontez bezet great var an douar evel en Eê: rohit dehomp hirio hor bara pemdiçziec, ha pardounhit dehomp hon offançzou, evel ma pardounhomp d'ar re pere ho deus hon offançet: ha na bermethit ket e kweçzhemp e tentation, mæs hon delivrhit diouz an droug. Evelse.

Ave, Maria, gratiâ plena, Dominus tecum: benedicta tu in mulieribus, et benedictus fructus ventris tui, Jesus.

Me ho salud, Mari, leun a c'hraç, an Aotrou Doue a zo ganeoc'h, benighet hoc'h dreist an oll graghez, ha benighet eo ar frouez euz ho corf, Jesus.

Sancta Maria, Mater Dei, ora

Santez Mari, Mam da Zoue,

pro nobis peccatoribus nunc et in horà mortis nostræ. Amen.

pedhit evidhomp-nhi, pec'herien, bremâ hac en heur hor maro. Ev.

Gloria Patri et Filio, et Spiritui-Sancto.

Gloar d'an Tad, d'ar Map ha d'ar Speret-Santel.

Sicut erat in principio et nunc et semper, et in sæcula sæculorum. A.

Bremâ evel a viskoas ha da virviken. Evel-ze-bezet-great.

℣. Miserere nostri, Domine.

℣. Ho pezhet truez ouzhomp, va Doue.

℟. Miserere nostri.

℟. Ho pezhet truez ouzhomp.

℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiscant in pace.

℣. Rohit an ehan peurbaduz, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhithi d'ar sklerigen a bado da viken.

℟. Amen.

℟. Evel-ze-bezet-great.

Ar ghiniaded o vont d'an eil Taolen :

Oc'h ar Groas pounher a zoughit
Eo staghet hor pec'hejou ;
Kalz orget dehomp a ziskweçzhit
O c'houzaon ker bras poanhiou :
Alhas ! alhas !
Abec hoump-holl eus ho poanhiou ;
Grhit trugarez dehomp, Aotrou.

An holl :

**Santez Mari, Mam hor Salver, etc.**

---

†

## EÌL EHAN.

### Jesus reihet gat he Groas.

℣. Adoramus te, et benedicimus tibi !

℣. Azeulidighez deoc'h, ô Jesus ! benhos ha trugarez.

℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum.

℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas.

*Prederen.* Preder, mar ghelhez, ô va ene ! her beac'h pounher eus ar Groas a zoug hamâ da Jesus var he siouskoas ; da bec'hejou her beihe kalz muioc'h.

*Peden.* Trugarez, va Jesus, eus va féc'hejou tremenet : va muhit dioc'h re nevez ; grhit na hounheraign mui ho Kroas, mes ma rign pelhoc'h eur gwir binigen.

Mam a drugarez, Mam va Jesus, goulenhit evidhon an ioul eus ar gwir binigen-ae, hac ar c'hoanteghez frauk da zoughen va c'hroaçzion heb grosmolat.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an ehan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhit-hi d'ar sklerigen a bado da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

### Ar glhiniaded o vont d'an trede Taolen :

Dindan beac'h pounher he Groas,
Hor C'hrouer a zeu da blega,
Ha nhi, kraouadurien, siouas,
Eo a ra dezhan kouëza :
Jesus! Jesus!
Me eo ho kraouadur kablus;
Grhit trugarez digu, Jesus.

An holl :

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.

---

†

## TREDE EHAN.

### Jesus diskaret evit ar veach kenta dindan he Groas.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi! | ℣. Azeulidighez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Preder, va ene, her skwister hac her boan eus da Salver o tougoen evidhot eur Groas pounber, dindan pini he kwezas, dre na helhe mui herzel outhi.

*Peden.* O va Jesus! pa zeo va fec'hejoo peu-kaos eus ho

lamm an abec eus ho poanhiou, rohit dign ar c'hraç d'en bem viret oc'h an affeil, pehini a nevaçze ho c'hanken.

Mam ar hec'herien, goulenhit evidhon ar c'hraç na gwezigo morçze e pec'bet marvel hebet.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an chan peurbadus, va Doue, d'an anaoun feal, ha kaçzhithi d'ar sklerigen a bado da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

Ar ghiniaded o vont d'ar pevare Taolen:

Pelheac'h he zhit-hu, Mam Mari,
Gant eur galoun ker gwanet?
Ho Map souden, Gwerc'hez-Vari,
Oc'h he Groas a vo staghet;
Kalvar, Kalvar
A vo al leac'h eus he varo;
Pelhait dioc'h leac'h ker garo.

An holl:

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.

---

†

## PEVARE EHAN.

JESUS A HERHU GAT HE VAM WAR AN HENT.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi! | ℣. Azeulidighez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Preder, va ene, hen dristidighez hac hen anken c'hoëro a dreusas an diou galon sakr ha santel a Jesus hac a Vari p'en bem gaçjhont var an hent eus ar C'halvar; da bec'hejou a zo bet an abec eus an anken a dreusas kalon ar Map hac ar Vam.

*Peden.* Va Jesus, rohit eor gwir glac'har d'ham ene hac ar c'hraçz da ouela va fec'hejou bete'r maro, ma c'helfhen beza dighemeret mad gheneoc'h hem heur diveza.

Patrones ar bec'herien, grhit ma c'helign deic'hel strol ha grounn d'ho Map bete war meoez Calvar.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an ehan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçz hithi d'ar sklerigen a bado da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

Ar ghioiaded o vont d'ar pempet Taolen :

Hem dihanveas, haç hem c'halon,
Me zo bet mil gwech kablus ;
Tec'h-ta, ha lèz, mignon Simon,
Ar Groas gand den pec'hedus :
Din-me, din-me
Eo da zoughen, Kroas ker pounher,
Ha da skoaçzia va Salver.

An holl :

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.

---

†

## PEMPED EHAN.

### Simon Cirener o toughen ar Groas gat Jesus.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi ! | ℣. Azeulidighez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Preder, va ene, peoaos Jesus, o veza kolhet he ners, ne halhe mui bale dindán ar Groas. Ar Juseyien, o

velet he sempladures, a urzas da Simon Cirenee he harpa hac he doughen war he lerc'h.

*Peden.* Va Jesus, me a fel dign heviziken doughen ar Groas gheneoc'h hac evidoc'h, hac ispicial hini ar c'hastis hac an henebiez. Me a zo kablus din-me ar Groas.

Mam va Salver, gribit ma c'halbigo kaout ar c'hraçz da skanvât Kroas ho Map ha d'he dougheu ganthan.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an ehan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhit-hi d'ar sklerigen a bado da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

Ar ghiniaded o vont d'ar c'hoec'hvet Taolen :

Jesus, kaerha den zo krouet,
Pelheac'h eo eat ho khened ?
Gwech-all, ho tremm kaer ha skedus,
A fréalze'r re eurus :
Bremâ, bremâ,
Ho tremm kaër-zo oll mastaret ;
Euzus-oll eo da welet.

An holl :

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.

---

†

## C'HOEAC'HVED EHAN.

AR VEROUNIC GANT HE LIENEN O SEC'HA DREMM JESUS.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi ! | ℣. Azeulidighez deoc'h, ô Jesus ! benhos ha trugarez. |
| ℣. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Preder, va ené, karantez ar c'hrec santel-ma evit Jesus; ha madelez Jesus evithi; treusi a ra an hangros, evit sec'ha he zremm, ha Jesus, evit he zrügarekât, a laka he henvelidighez en ha liénen.

*Peden.* Va Jesus, netahit va ene dre ho kraçz, ha skrivhit doun bem speret hac bem c'halon koûn ho maro hac ho paçzion.

Mam garantezus d'ham Salver, gr̃hit, dre ho pedenhour, m'ham bezo eun henvelidighez benhac gat ho Map douens.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave; Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an chan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhit-hi d'ar sklerigen a bado da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

Ar ghiniaded o vont d'ar seizved Taolen :

Dindan taoliou he vourhevien,
Jesus a gwez an eil gwech ;
Eus a eun Doue ar vourhevien
Oc'h Kroas her c'harfe eur wech :
Alhas ! alhas !
Manâ deuhont d'he espern gwelhoc'h,
Heb mâr he varvo kentoc'h.

An holl :

Santez Mari, Mâm hor Salver, etc.

---

†

## SEIZVED EHAN.

JESUS A COUÊZ EVIT AN EIL GWECH DINDAN HE GROAS.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi ! | ℣. Azeuhlighez deoc'h, ô Jesus! beahos ha trugarez. |
| ℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ℟. Da veza prenet ha savetcat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Preder, va ene en henkrez bac e poanhiou dz Zalver o koueza a nevez flam dindan ha Groas. Te a zo pen-kaos a ghement-ze, o c'haffeilhi ken aliez er pec'het.

*Peden.* Mezus houn dirazoc'h, ô va Jesus! Grhit dign sevel ens ar vouilheu, ha n'ham list moi da affeilhi er mèmes pec'hejou.

Mam santel d'ham C'hrouer, gouleuhit evidhon ar menhos stard d'eu hem viret biviziken dioc'h ar pec'het.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an ehan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhithi d'ar skleriçen a bado da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-hezet-great. |

Ar ghiniaded o vont d'an eizved Taoleu :

Na leovhit ket war va foanhiou,
Mes oüelhit kend . pec'herien,
War ho puhez-fall, ho pec'hejou ;
Anezho ho pet anken :
Alhas! alhas!
Hanez kaçzat ho kwal vuhez,
N'ho pho biken trugarez.

An holl :

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.



## EIZVED EHAN.

### JESUS A GAV WAR HE HENT MERC'HED JERUSALEM.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi! | ℣. Azeulidighez dioc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ℟. Quia per sanctam Crucem tuam redimisti mundum. | ℟. Da veza prenet ha savetaat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Preder stard, o va ene! her pez a lavaras Jesus dar graghez-mâ a Jerusalem : ouëlhît warnoc'h ho-c'hunan, emezhan, ha war ho pugale ha nan warnon-mê. Dre heno e lavar dit ivê ouëla war dâ bec'hejou abars keuzial war he boanhiou.

*Peden.* O va Jesus! rohit eur gwir geuz ha daëlou fuonhus d'ham c'halon, ma talvezo d'ham ene an truez ham eus o velet ho poanhiou.

Mam santel d'am C'hrouer, grhît dign kaout daëlou ar gwir glac'har dham pec'hejou.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an chan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhit-hi d'ar sklerigen a badô da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

Ar ghiniaded o vont d'an navet Taoleu :

Ho sempladurez, va Jesus,
A ra deoc'h kweza c'hoas;
Ha ne doc'h-hu ken galhoudus,
Doue nerzus a viskoas?
Alhas! alhas!
Hor pec'hejou dreist divalo,
Ho plein da zôr ar maro.

An holl :

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.



## ÑAVED EHAN.

JESUS DISKARET EVIT AN TREDE GUEACH DINDAN HÉ GROAS.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi! | ℣. Azeulidigher deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ℟. Dâ veza prenet ha savetéat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Pieder, va ene, ar gloas eus da Zalver o koueza evit an drede gueach gant kement a strouuçz evel an diou veach-all. Da zroughiez ha da haeurtamant her pec'het, o c'hober dhit affeithi benhan aliez, a zo penkaosa ghement-ze.

*Peden.* Me a fel dign, ô va Jesus! éhana evit biken da bec'hi, ha rei deoc'h eun babaskadures-benhac; kreahit va dèzo, ha rohit ners dign da zerc'hel mad d'ham gher.

Santes Mari, Mam da Jesus, goulenhit digantban, evidhon, ar c'hraçz da ghenderc'hel bete'r maro.

Pater noster, etc.

Ave, Maria, etc.

Gloria Patri, etc.

℣. Miserere nostri, Domine.

℟. Miserere nostri.

℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace.

℟. Amen.

Hon Tad pehini, etc.

Me ho salud, Mari, etc.

Gloar d'an Tad, etc.

℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue.

℟. Ho pezhet truez ouzhomp.

℣. Rohit an ehan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhit-hi d'ar sklerigen a bado da viken.

Evel-ze-bezet-great.

Ar ghiniaded o vont d'an decved Taolen :

Jesus diwisket hen noas,
A zo mezec dreist pep tra;
Elez, golohit nep ho kroüas,
Kuzhit eur c'horf ar glanha :
Kuzhit, kuzhit
Gand ho tioueskel, ô elez!
He gorf, he c'houliou, he vèz.

An holl :

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.

---

†

## DECVED EHAN.

### Jesus-Krist diwisket gant he vourhevien.

℣. Adoramus te, et benedicimus tibi!

℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum.

℣. Azeuhdighez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez.

℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas.

*Prederen.* Preder, va ene, ar vez eus da Zalver, pa oue diwisket hen noas, hac en anken a gavas pa oue roet dezhan da efa ar vestl hac ar gwin-trenk; evel-ze he paëaz ar boan led da tistealded ha da lountreghez.

*Peden.* Va Jesus, keus ham eus d'ham lighenteçziou; glac'haret-oll houn, abalamour d'ham disiountreghez. Grhit hervez va dèzo, na duïgn mui da gweza henho, na da nevezi henho ho poanhiou.

Mam va Jesus, grhit m'ham bezo ar c'hraçz da garet ar gwerc'hded hac ar sobrentez kristen.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an ehan peurhadus, va Doue, d'an anaounleal, ha kaçzhit-hu d'ar sklerigen a bado da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

Ar ghiniaded o vont d'an henhecved Taolen :

Petra' rhit-hu, tud diboëlhed,
Bourhevien kris divoder?
O staga oc'h koad ker kaled
Izilhi zo ken tener?
Alhas! alhas!
Daoust d'he vadeleçziou ker bras,
C'hwi her stag oc'h ar Groas.

An holl :

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.

✝

## HENHECVED EHAN.

### JESUS STAGHET HER GROAS.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi! | ℣. Azeulidighez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Preder, va ene, ei poanhiou garo a c'houzanvas Jesus, pa oue hastenbet war ar Groas, he gorf leun a c'houljou, ha griet outhi gant tachou bras he dreid hac he zaouern.

*Peden.* Evidhon, va Jesus, e c'housanvhit poanhiou ken direis, ha me ne fel dign gouzaon netra evidoc'h; staghit eta va ioul direis oc'h ho Kroas; dèzo hameus da bijout deoc'h heviziken ha da c'houzaon pep-tra abalamour deoc'h.

Santes Mari, grhit ma c'helhign staga heviziken oc'h ar Groas an den pec'her gant he holl dechou-fall.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar dan Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet trucz ouzhomp, |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an ehan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhithi d'ar sklerigen a bado da viken, |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

Ar ghiniaded o vont d'an daouzecvet Taolen :

Pa varvas Jesus her Groas,
An heol a zeu da guzet;
Deiz, ar sklerigen a golhas,
Pep-tra-oll oue glac'haret :
Pec'her, pec'her,
Te hebken a chom dienkrez,
Heb gwela da wal-vuhez.

An holl : :

Santez Mari, Mam hor Salver', etc.

---

†

## DAOUZECVED EHAN.

### Jesus a varv var ar Groas.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi! | ℣. Azenlidighez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum, | ℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas, |

*Prederen.* Preder, va ene, en teir beur ens a dremenvan da Salver, goude pere e varvas bier Groas evit da savetei.

*Peden.* Leal bras eo dign, o va Jesus! rei an demorant eus va buhez evidoc'h, pa zeo gwir ho c'heus roet ho c'hini evidhon. Evit-ze, en hem westlhan deoc'h haman : rohit dign, dre zelhid ho maro, ar c'hraçz da zerc'hel mad d'ham gher.

Santez Mari, grhit ma c'helbign mervel mad dar bed ha dign va-unan.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad pehini, etc. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ỳ. Miserere nostri, Domine. | ỳ. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ꝶ. Miserere nostri. | ꝶ. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ỳ. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ỳ. Rohit an chan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, há kaçzhit-hi d'ar aklerigen a bado da viken. |
| ꝶ. Amen. | ꝶ. Evel-ze-bezet-great. |

Ar ghiniaded o vont d'an trizecvet Taolen ;

Chetu eta, Mam glac'haret,  
Tremenet hò Map Jesus!  
Ho karantez a zo lazet,  
Maro eo hor breur Jesus!  
Gwerc'hez, Gwerc'hez,  
Selhit ouzhomp-ni a druez ;  
Goulenhit dehomp trugarez.

An holl ;

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.



## TRIZECVED EHAN.

### Jesus diskenhet eus ar Groas.

| | |
|---|---|
| ỳ. Adoramus te, et benedicimus tibi! | ꝶ. Azeulidighez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ꝶ. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ꝶ. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Preder, va ene, ben ankenhiou bras Mam Doue, pa oüe lakeat etre he divreac'h corf maro da Jesus, he Map, leun a c'hoad ha mastaret-oll.

*Peden.* Va Jesus, renhit pelhoc'h hem c'halon dre an oberou-mad ha kristen; bevhit henhon heviziken, ha n'ham list ket da gweza e pec'het hebet a ghement a helfe ober deoc'h mervel a nevez bem c'halon.

Gwerc'hes Vari, va c'hemerhit ive, me ho pet, etre ho tivreac'h en beur eus va maro.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad, pehini, etc. |
| Ave, Marie, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr, ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rohit an ehan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhit-hi d'ar skerigen a bado da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

Ar ghiniaded o vont d'ar pevarzecved Taolen :

E dôr ar bez eus hor Salver,
Nhi fell dehomp mervel breman ;
Anezhan nhi rai hor C'halver,
Nhi chomo ato ganthan :
Salver, Salver,
Rohit deomp goude hor buhez marvus
Her bed-all buhez peurbadus.

An holl ;

Santez Mari, Mam hor Salver, etc.

---

†

## PEVARZECVED EHAN.

### BEZIDIGHEZ JESUS-KRIST.

| | |
|---|---|
| ℣. Adoramus te, et benedicimus tibi ! | ℣. Azeulidighez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas. |

*Prederen.* Preder, va ene, gant pehez azaouez e oue sebelhied Jesus ha lakeat er bez nevez great avithan.

*Peden.* Mil benhos deoc'h, ô va Jesus! eus a ghement ho c'heus great evit va savetei : lakhit ac'hanhon, me ho pet, er stad da ghemeret ho korf santel, er gommunion, ha chomhit ghenhen evit biken.

Gwerc'hes santel, grhit m'ham bezo pelhoc'h karantez ar vuhez kuzet, gant Jesus e Doue.

| | |
|---|---|
| Pater noster, etc. | Hon Tad, pehini, etc, |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Gloar d'an Tad, etc. |
| ℣. Miserere nostri, Domine. | ℣. Ho pez. tr. ouz., va Doue. |
| ℟. Miserere nostri. | ℟. Ho pezhet truez ouzhomp. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Rolut an ehan peurbadus, va Doue, d'an anaoun leal, ha kaçzhithi d'ar sklerigen a bado da viken. |
| ℟. Amen. | ℟. Evel-ze-bezet-great. |

### Ar ghiniaded o distrei d'an Aoter-Vras :

Gwaskhit stard en hor c'halounon
Koùn ho poanhiou, ho maro;
Grhit ma tui koùn ho kouliou
D'hor miret dioc'h pec'hejo :
Jesus, Mari,
Deoc'h hebken nbi fell dehomp beza.
Deut eta stard d'hor skora.

### An holl :

Santez Mari, Mam hor Salvar,
C'hwi eo Mam ar bec'herien;
Diskouezhit hoc'h hor Mam dener,
Tomhit hor c'halounou yen :
Gwaskhit, gwaskhit
Stard henhomp goulioù hor Salver,
Poanhiou Jesus, ho Map kær.

### O veza harhuet e c'hars troad an Autër, hac an holl war ho daoulin; e lavarer :

| | |
|---|---|
| ℟. Adoramus te, et benedicimus tibi! | ℣. Azeulidiguez deoc'h, ô Jesus! benhos ha trugarez. |
| ℣. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum. | ℟. Da veza prenet ha saveteat ar bed dre ho Kroas. |

Goude-za an Azeuler, pe an Officiant hepken, a zao hen he za, hac a lavar pe a gân :

℣. Ora pro nobis Virgo dolorosissima.

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

℣. Signasti, Domine, servum tuum Franciscum.

℟. Signis Redemptionis nostræ.

℣. Oremus pro Pontifice nostro N.

℣. Dominus conservet eum et vivificet eum, beatum faciat eum in terra, et non tradat eum in animam inimicorum ejus.

℣. Oremus pro fidelibus defunctis.

℟. Requiem æternam dona eis, Domine, et lux perpetua luceat eis.

℣. Gwerc'hes, meurbed ankeniet, pedhit evidhomp.

℟. Ma telheçzhimp kaout perz e lavarou Jesus-Krist.

℣. Aotrou Doue, goulihet ho c'heus ho servicher sant Frances.

℟. Gant goulou hon dasprenadurez.

℣. Pedhomp evit hon Tad santel ar Pap N.

℟. Ra vezo dioualhet ha dalc'het e buhez gant Doue ; ra vezo eürus war an douar ha difenhet dioc'h he oll henebourien, evit ma kavo eur peoc'h padus.

℣. Pedhomp evit ar re varo e graçz Doue.

℟. Rohit dezho, va Doue, an ehan peurbadus, ha grlut ma velhint sklerigen ar vuhez eürus.

### Oremus.

Respice, quæsumus, Domine, super hanc familiam tuam, pro quâ Dominus noster Jesus-Christus non dubitavit manibus tradi nocentium, et Crucis subire tormentum.

Domine Jesu-Christe, Fili Dei vivi, qui horâ sextâ, pro redemptione mundi, Crucis patibulum ascendisti, et sanguinem tuum pretiosum in remissionem peccatorum nostrorum fudisti, te humiliter deprecamur, ut post obitum nostrum, januam Paradisi nos gaudentes introire concedas.

Interveniat pro nobis, quæsumus, Domine Jesu-Christe, nunc et in horâ mortis nostræ, apud tu-

### Pedomp oll.

Aotrou Doue oll-galhoudec, selhit, nhi ho ped, a druez oc'h ho pugale evit pere hor Salver Jesus-Krist hen deus teurvezet en hem lakât etre daouern ar bec'herieu ha mervel war ar Groas.

Aotrou Jesus-Krist, c'hwi pini, d'ar c'hoec'hved heur eus an deiz, ho c'heus teurvezed pignat var ar Groas, ha skuilha henhi betec ar veraden diveza eus ho koad evit prena hor pec'hejou, digorhit dehomp, nhi ho ped, dorojou ar Barados, ma c'helhimp treantjoaus henhi goude hor maro.

Aoutrou Jesus-Krist, nhi her goulen ouzoc'h, grhit ma tuio ho Mam santel ar Werc'hes, a bini

am clementiam, beata Virgo Maria Mater tua, cujus sacratissimam animam in horâ tuæ passionis, doloris gladius pertransivit.

an ene a zo bet treuset gant er c'hleze meurbet ankenius, en heur eus ho maro, da bedi evidhomp bremâ ha var hon tremenvan.

Domine Jesu-Christe, qui refrigescente mundo, ad inflammandum corda nostra tui amoris igne, in carne Beatissimi Francisci passionis tuæ sacra Stigmata renovasti : concede propitius, ut ejus meritis et precibus, crucem jugiter feramus, et dignos fructus pœnitentiæ faciamus.

Aotrou Jesus-Christ, c'hwi pini, o velet yenien ar bed, ho c'heus teurvezet, evit enaoui en hor c'halonou an tan eus ho karantez, nevezi en izih Sant Frances ar goulhou sakr eus ho paçzion, rohit dehomp, nhi ho ped, dre zelhid ha pedenhou ar Sant bras-mâ, ar c'hraçz da zoughen, gant hor C'hroas er bed-mâ, pep seurt frouez mad a binigen.

Omnipotens sempiterne Deus, miserere famulo tuo Pontifici nostro N. et dirige eum secundùm tuam clementiam in viam salutis æternæ; ut te donante, tibi placita cupiat, et totâ virtute perficiat.

Doue oll-galhoudec, ho pet truez oc'h ho servicher, hon Tad santel ar Pap N. : gouarnhit-hen hervez ho trugarez, en hent eus ar vuhez peurbadus, hac n veza gouarnhet gheneoc'h, na rai epad he vuhez nemet ar pez a blich deoc'h en hent eus an holl vertuçziou.

Deus, veniæ largitor et humanæ salutis amator, quæsumus clementiam tuam, ut nostræ congregationis, fratres, propinquos et benefactores, qui ex hoc sæculo transierunt, Beatâ Maria semper Virgine intercedente, cum omnibus Sanctis tuis, ad perpetuæ beatitudinis consortium pervenire concedas. Per Dominum nostrum Jesum-Ch., qui tecum vivit et regnat per sæcula sæculorum. Amen.

O Doue karantezus ha trugarezus e kever an holl! ioulec eus a silvidighez pep-unan, grhit dre ho Mam delhezus hac ho c'holl Sænt, ma kavo heberc'h, en ho Parados, eneou hor breudeur hac hor c'hoarezet, hor c'herent, hor mignonhet, hon oll madoberourien, hon amezeien eat eus a vuhez ar bed-mâ; grhit ma kavhint en ho c'heürusded, ehan ha joausded peurbadus. Ar pez a c'houlenhomp ouzoc'h dre hon Aotrou Jesus-Christ, ho Map, pini a rên gheneoc'h epad an oll amser hac e goude da viken. Evelse bezet.

Goude kememan e lavarer teir guech a voüez huel her c'hœur :

℣. Parce Domine, parce populo tuo.

℣. Trugarez! va Doue, trugarez d'ho pugale.

Hac e lavarer-oll beveach :

℟. Ne in æternum irascaris nobis.

℟. N'en hem lakhit ket a buaneghez ouzhomp evit biken.

℣. Pie Jesu Domine, dona eis requiem.

℣. Jesus, leun à drugarez, ho pet truez oc'h an anaoun paour.

℟. Sempiternam.

℟. Rohit dezho en ho Parados eun ehan peurbadus.

Ar c'henta eus ar c'hœur a c'houlen benhos a vouez huel, en eur lavaret :

Jubè, Domine, benedicere.

Aotrou, bennighit a c'hanhomp.

Ar Belec officiant, o veza en he za, a lavar :

Benedicat nos Dominus noster Jesus-Christus, qui pro nobis flagellatus est, Crucem portavit et fuit crucifixus. ℟. Amen.

Benighet ra veçzhimp oll gant Jesus-Christ, pini a zo bet skourgezet evidhomp, staghet oc'h ar Groas ha maro henlu evit lior savetei. ℟. Evel-ze bezet, etc.

Ar Belec a bign neuse d'an Aoter, hac a ro benhos ar Groas heb lavaret grio.



# PREDERENHOU TALVOUDEC

## WAR AN ENE,

**Pe ghen dizeür e ve an nep he c'holfe.**

---

Ar c'holl bras ha trubuilhus a reas Judas,
A-vez aliez great gand kalz a re-all siouas;
Raç o tont da derhi lezen ho Doue,
Eveldhan e kolhont ivez ho ene.
Prederhomp-ta hamâ hac hasthomp
Da walenha mad, mar ghelhomp,
Dounder eur gwal-eür ker bras,
Hac ive ledander he c'hlas.
Kement-ze-oll a welhimp sklear hac hanat,
Eus an ene, ar pria, o prederia mat;
Hac braster an ene, koulz hac he huelder,
Eus he c'holl dizeür a ziskouez sklear an dounder.

*Prederhomp eta,*
*Ha stard-mad hamâ :*

War an dalvoudeghez eus an ene,
Ha war ar pez a dlehomp dizhi ive;
Dre ma zeo eus an oll vadou ar braçza,
He c'holl a ve evidhomp ar c'holl waçza;
Koll ene, ne ket hebken ar c'holl braçza,
Eus holl gollou an den, eo an dizeürha.

*Evit gwir, e grad an holl e mâ, penaos,*

Eus an holl walhou her bed-mâ,
Maro ar c'horf eo ar waçza;
Hoghen, waçzoc'h eo gwskoude,
Ar gwal-varo eus an ene.
Prederhomp stard hen daou drâ-mâ:
Daou-dra hint an talvoudeka;

Maro ar c'horf-zo truezus,
Maro an ene a-zo eüzus.
An âbec eus a ghement-ze,
Eo abalamour an ene,
A zo peürbadus evel Doue,
Hoghen, korf ne bado ket keit-ze.
Evel an holl draou great a zouar,
A nevez he tistro e douar;
Ene, great gand Doue eus he greïzen,
Eveldhan a bado birviken.
Ar c'horf eus an douar tenhet,
Er vech m'eo, henhan diskenhet,
A zilam digand nap an den,
Pep pohan er bed, ha pep anken.
A-zalec heur he dremenvan,
Korf er bez a c'hortos dibohan,
Ar varnedig'hez diveza,
Bete neuse he c'hell ehana.
Hoghen, ene mar deo daonet,
A c'houzanvo pohan diremet,
O c'hortos ma vo a nevez
Dizavet he c'horf eus ar bez.
Neuse he ranhint ho daou,
Heb eskem ho holl boanhiou,
Hac epad an oll hirbad-bras,
He c'houzanvhint ar memes glas.
Gwal-eur Jusas eo bet henhez,
Leski a ra en tan griçziez,
Heb truez hebet nac ehan,
Abaoue-heur he dremenvan.
He gorf, goude ehan ar hez,
Oc'h en hem zevel a nevez,
Heb eskem a ranho gant ene,
Holl boanhiou an ifern iva.
O Jusas! ô dizeür!
Hen zo bras da zroug-eür!
Rac dre da avariçzdet,
Te c'heus en hem zaonet:
Ifern evit hiken
A vezo da loden!!!
O paour keas reuzeudic!
Milhighet, kolhidic,
Dha vuhez ha c'heus kolhet,
O vea dha Zoua gwerzet,
Dha gorf ha-c'heus kroughet,
A dha ene daonet!!!
Evit tregont diner,
Garhedon ken dister;

Da virviken dèvi,
Hac heb ehan kounhari;
O pebes sotoni,
Kriçza melhankouni!!!
  Hen a gwez truez ouzhot,
Hac oc'h nep eveldhot,
Hem lez da vea treinet
Dre eun tech direïzet.
  Eveldhot he kolhont,
Eveldhot e taonhont,
Ho ene hac ho buhez,
Evit badaoüerez!!!
  Kounhit stard en dra-mâ,
C'hwi pini a lenn hamâ;
C'hwi pini a zelaou,
Prederhit mad ho taou.
  Dioualhit mad ho c'hene,
Rac ho praçza mad he;
N'eus tra talvoudekoc'h,
Er bed-oll nac henhoc'h.
  Prederhomp eta bremâ
An dalvoudeghez vraçza,
Talvoudeghez hon ene.
Vit he dioual mad goude,
Ha kanhomp bremâ c'hoëc
Eun dra ken talvoudec.



## KENTA KAN.

Pa zeo eta-hon ene, cûr mat a zreist pep mad,
Prederhomp hamâ bremâ, varnizhi eur rençziad;
Guelhomp he zaloudeghez hac ar pez a dleffemp,
D'ober evit he faska ar gwelha ma c'helfhemp.
E touez an oll draou kaërha, kronet gant Doue er bed-mâ,
Korf an den hac he ene, a zo ar re ghenta;
Hac eus an daou-mâ c'hoas, ene eo ar braçza,
A-raoc ar c'horf pep ene, a zalc'h renk huelhâ.
Kement a helt map lagat, da welet dindan héol
A denn ho deraoueghez, hac ar pez ma zhint oll,
Eus a zanvez ar bed-mâ; danvez an izelha,
A helher da brederi, evèl an disterha.
Deraoueghez an ene, a zo diçzhenvel bras,
Rac eus he gherc'hen santel, doncløz he zenhas,
Ha dreist holl graouadurien, hen deveus he zavet,
Ne deus netra ken huel, hac eun ene kroüet.
Sulvui m'oar tost da Zoue, sul kuelhoc'h he zoar;
Hoghen n'eus netra tostoc'h, da Zoue, var an douar,
Eghet ma zeo eun ene, tenhet eus he greizen;
Ne deus-ta, tra er bed-mâ, pâr d'eun ene kristen.
Ar roue David he-unan, a gred stard kement-zé,
Pa lavar en he psalmoú, hac o koums oc'h Doue:
» P'ho c'heus, krouet, emezhan, an êen ac an douar,
« Ho ker, ho tourn, da hirha, ho zenhas eus an car.
« Hoghen pa falhas goude, deoc'h, dont da groui an den,
« Gand ho taou-zourn e krokjoc'h, en eun tam douar yen,
« Anezhan gant c'hwezaden, e rejoc'h eur gwir gour;
« Ha ken henvel-mad ouzoc'h, evel daou vanhe dour. »
An draze sklear a ziskwez, penaos Doue a lakeas,
Diou-vech, muioc'h a gheflusk, evit an den p'her greas,
Eghet na renkas ober, pa grouas ar bed-mâ,
An êe, ar mor, an douar, p'ho zenhas a netra.
An âbec a ghement-ze, eo dre ma zeus e den,
Diou ved : unan speredec; he-bhen gueluz hebken:
Evit ober pe daou-dra, Doue a renk kemeret,
An anter-mui a gheflusk, eghet pa reas ar bed.
A holl oberou Doue, n'eus nemet gour hebken,
Hac eus a binî Kroüer, evit donet a benn,
En défé ranket diou-vech, donet da oberia,
Da ghenta evit her c'hroui, d'an eil 'vit her prena.

Kenta evit hen ober, hen tenha a netra ;
An eil evit a bec'het, dont ive d'he lama ;
Hac ar stad eus a bec'het, d'an den zo kalz waçzoc'h,
Eghet na doa an netra, e pinr oa kentoc'h.
An holl draou kroüet er bed-mâ, ne selhont oc'h Doue,
Nemet dre eur roadur, ganthan kroüet evit-ze,
Eleac'h gour a zell ounthan, dre zion roidighez,
A bere unan kroüet, hebhen na 'oue jamez.
Dre ar vertuz a Jesus, oc'h en hem ober den,
War an trôn he zouelez, gour a denn dhe ghichen,
Ar pez a zo evithan eul loré'h an disparha,
Ha ne réas biskoas, d'an elez huelha.
Goude-ta oll kememâ, piou na vo zoüezet
O prederia huelder, an den gant Doue kroüet ?
Pelheac'h e vo an hini, na raio kalz a stad,
Eus he ene het tenhet a galoun Tad ker mad ?
Hon ene, eme eun Tad, a helhomp da c'hervel,
Ar skeûd a ene Doue ; eus he zaouern santel,
Ar pen-ober ar braçza, c'hwezaden he speret,
Hac eus he holl oberou ar c'haêra en deus gret.
O ! kraoüadurez eürus, eus a bini an Tad,
Zo divrec'h oll-galhoudec, hac he c'hoanteghez-vad ;
O ! hen a zo diskiand, darn vraçza tud ar bed,
Pa zeubont da zua ho ene ha d'he c'holl dre bec'het.
Chetu aze gwskoudé, gwal-eür eüzus Jusas,
Chetu dalhentez ive, eus kalz a dud divlas ;
Eus kalz-all à Gristenien, hac a zaon ho ene,
Hac evit badaoüerez, a dro ho c'hein d'an êe.
Dehomp c'hoas larkoc'h gwskoudo, ha prederhomp hirhoc'h,
War gaërentez hon ene, pini zo kalz kaërhoc'h,
Eghet pez a zo kaërha ha karantezuçza,
Ha souëçza c'hoas e touez an traou kaërha.
Dre heno nhi a velo, peghement-hoump kablus,
Ha peghement e tlefhemp beza ive meaus,
Da veza bete-vremâ, ken nebeut he c'haret,
Hac e leac'h mad he faska, da vea he dilezet.
Lakehomp evit kement-ze, hor speret da gouna,
Ha taolhomp hon daoulagat evit prederia
Oberou Doue ker skédus, great evit hon tenha,
Hac ober dehomp he garet dreist pep-tra, ar muia.
Prederhomp ar sklerigen, kaërentez vras an heol,
Al lughern eus al loar, hac eus ar steret holl,
Sked an aour hac ar perlez, ghenet ar bokejun,
Ha kalz-all a draou skedus, a veler er bleunou.
Prederhomp mad kaërentez ar gwez ken diçzhenvel,
Ha kement-all a gorfou, daoust mal renkhont mervel ;
En hem souezhomp ive, o prederia ghênez !
Hen deus war hep aneval, an Aotrou hastenhet.

An holl benhoberou-ze, eus a c'halhout Doue,
En hem gaf holl destumet e korf gour gwscoude,
Hac anezhan e rebont eun destum ar e'haërha,
Rac war he zremm ho gneler, o tont holl da lufra.
War dremm an den en hem zale'h, an holl gaërenteçziou,
En deus an Aotrou skignet, a gleiz hac a zeou,
War he oll groûidighez, ha guelus ha kuzat,
Ha dre-ze korf an holl dud, eo kaëra tra zo kroûèt.
Ha gwskoude ar e'horf-ze, ker skedus, ker brao great,
Hac a ra da bep kaloun, dont d'en hem zaouzanat,
O selhet hebken ounthao, mui, oc'h her prederi,
A zo ober an ene, a guz he izili.
An eno a ra dezhan, beza hember laouen,
Hember, mar deo ankenet, e tiskwez he anken;
Eus ar e'horf an holl yeçziou, ene eo oberer,
Eus a ghement zo en'hao, hy eo an igigner.
Eus a zanvez disterhoe'h, eghet na deo tam pri,
An ene a ra eul lestr, karghet a goanturi,
Skéduçzoe'h eghet steret, a lughern en oabl glas,
Kaërhoc'h eghet ar perlez, o lufa er mòr bras.
Gant abec-ta Sant Amgroas, hen deus bet lavaret,
E-zeo korf gour ar braçza, a holl marzou ar bed;
Petra helhimp-nhi eta, da lavaret goude,
Eus talvoudeghez ena, hac eus he c'haërenté?
Pa na deo-ta hor c'horfou ha gant hô holl ghenet,
Nemet hebken eur skeuden, eus an ene kroûet,
Piou na vezo zoüezet, mar kâr préderia,
Eo destumet en ene, kement-zo a gaërha!
Na ket hebken destamet en hon ene ker koant,
Ar pez a zo a gaërha etouez an oll draou koaot;
Henvelidighez Doue, a zoug en-hi e'hoas,
Ha ker beo, hen, en diskwez, 'vel melhezour he e'hoas.
O breur, hen-zo-ta keër an ena eus pep den!
Hy a zo mil gwech-eürus da gaout enhi hebken,
Henvelidighez Doue, pini zo ker skedoa,
Ma ra tridal an elez hac an holl re eürus.
Hervez Santez Thereza, ha kalz Sænt all ive,
Koûna é-zeo eun ene, henvel-mad ne'h Doue,
Zo kalz mu'-ghet a ranker, vit bea zaouzanet-oll,
O prederi-'r gaërentez, eus an eneou-holl.
Ene' zo bet, emezho, lakeat e korf gant Doua,
Evel eun arwez anat, demeus he zouelé,
Lakeat hen deveus henhi, he gaërentez dispar,
Evel en eur melhezour, a ziskwez he oll e'hloar.
Evel ma zeo, hem guzet, en benhan-he-unan,
E-zeo falyezet dezhan, en hem lakât e pân,
En eneou hen deus great, 'vit bea hanavezet,
Dre he henvelidighez, hen deus en ho lakéet.

Doue en deus lakeat, ker kaër ghenet henho,
Ma zoo deuet da veza, orgeder anezho;
Rac hervez lavar eun tad, eun dudi hint dezhan,
Ha dirac he zaoulagat, hetus bras ho guelhan.
« Ker bras eo bet he orged, evit ene an den',
» Ma en deus her lakeat, eus he drôn da zisken,
» Evit enaoui'r goulou, eus he hegaradded,
» Ha dont da glask eun ene, perlezen ar perled. »
An oll Sænt en ho c'houde, o vea hanavezet,
Ar pris eus a eun ene, n'ho deus tra espernet;
Evit gounit anizhi, ho deus memes redet,
Etail da goll ho huhez, bete'r penn pellia'r bed.
Goude'r pez hamâ' glevhit war an dalvoudeghez,
War gaërentez ho c'hene, ô Kristen, Kristenez,
Ha c'hwi a helho pelhoc'h açzanti gant netra,
A ghement a lakafé anizhi da zua?
Ho pezhet eta pelhoc'h, karantez evit hy,
Ha deskhit dre ghement-ze, penaos he frederi;
Dioualhit dre eur pec'het, da louza eun ene,
He deus dre he c'haërentez gouneet kaloun ha Doue.
Na golhit ket eun ene, pini dre he ghened,
He deveus roet d'he C'hroüer, kement-all a orged,
Pini zo gwstlat dezhan, evel d'he gwir bried,
Mar dubit biken dihe louza, e rehot eur gwir dorfed.
Hanavezhit-ta pelhoc'h ar pris eus ho c'hene,
Ha lakint ho c'holl bohan, d'he c'haret kalz goude,
Rac pa zeo karet kement, gant Jesus he fried,
E tlhit he c'haret ive, dreist kement-zo er bed.

## EIL MAN.

Evit ho toughen, muloc'h, da er seurt karantez,
Leverhomp c'hoas eur gherie, war he zaloudeghez;
Rac hon ene evidhomp, a zo ken talvoudus,
Na dlefé ket an drazé, beza dehomp enoüus.
Er vech-ta c'hoas leverhomp e tâl mui hon ene,
Eghet eur rouantelez, hac ar bed holl ive,
Rac ato e lavarer, en gwelhoc'h kalz divez,
Eghet kement a rear, evit dont d'hen direz.
Hoghen m'her goulen ouzoc'h, pe'vit divez eo great,
Ar bed hac an traou-all, holl gant Doue hen-han lakeat;
Doue hen deus great ar bed-man ha kement-zo hen-han,
Evit da gorf den talvout hac holl ho lez ganthan.

Mes evit petra c'hoas, bezr great ar c'horf-ze,
Ha perac beza roet, dezhan an holl draou-ze?
Ar c'horf zo great gant Doue, 'vit ene eberc'ha,
Ma c'halhø e pep amzer, nos ha deiz he c'héela.

Hoghen, ene, he-unan, ne deo gant Doue krouët,
Nemet evit he c'hloar, ha mont d'he eürusdet;
Evel-ze bras ha bian e tlehomp paska ene,
Hac ato he c'henderc'hel war gwenoden an ée.

Holl e renkhomp he skoaçzia, hac he derc'hel er stad,
E pim holl e karfhemp, beza he lakeat,
Evit mont dirac Doue, en heur eus hor maro,
Rac-ze dalc'homp anezhi, gwerc'h ha santel atao.

Taloudeghez eun ene, a zo dreist pep-tra-oll,
N'hell arbuout braçzoc'h gwal-eür, eghet ma ve he c'holl;
Rac er vech ma vez kwezet, en isfound diveza,
Netra ne alho biken a c'hano ho zenha.

An traou gwestlet da Zoue ha sakret evinthâ,
Ne helher na da brena, nac ive da werza,
Heb eur pec'het ar braçza, a c'halver *Simoni*,
Eur seurt ober a laka, en abec da zaoni.

Ene evel traou sakret, ne deveus pris hebed,
He c'holl, a ve he gwerza, hac ober eun torfed,
Mes eun torfed ar waçza, torfed an torfejou,
Hac evit nep her grafe, eur gwal dreist holl gwalhou.

Hoghen dua he ene, dre-n-disterha pec'het,
A ve siouas he gwerza, daoust ma-zeo bet sakret,
Ha gwestlet mad d'he Doue, e dour ar vadheziand,
Dre-ze n'helher he gwerza, evit aour nac arc'hand.

Kement a helfet rei, evit gwerz eun ene,
A ve ato re zister, nemet en Doue e ve,
A-c'hano' vit he frena, eun Doue, hen deus ranket,
Skuilha er groas he holl c'hoad, beza en'lu staghet.

Chetu an daloudeghez, eus a ene eun den,
Ne deus nemet goad en Doue, hac he salfe, hebken,
Rac ar furnez peurbadus, neket en hem faziet,
P'he deus evit he frena, he goad holl skuilhet.

Savhomp eta aliez, hon daoulagat d'ar Groas,
Ha prederhomp pe gher kær, da Jesus e koustas,
Prena dehomp hon eneou, pero hor boa kolhet,
Ha gwerzet d'an erouant, o kweza er pec'het.

Kement a ro d'hor prena a zo ken talvoudus,
Ha dre heno e uskwez sklear hor Salver Jesus,
Penaos e-zeo hon ene a eun daloudeghez,
Ha ne dâl ket nebeutoc'h eghet Doue memes.

Prederhit-ta aliez, ar poëziou e pere,
Hoc'h bet poëzet gant Jesus; pignhit henho ive;
O welet petra henho, Jesus a lakeas,
Eus ho c'hene, c'hwi welo, an daloudeghez vras.

Evit ho prenadurez, n'hen deus beuho lakeet,
Nac arc'hand, nac aour ive, evit beza poëzet,
En hem daolet hen deveus he-unan her pouëçzion,
Hac n'eus nemet poëz eun Doue, 'vit sevel pec'hejou.
Dre en hevelep ober, hen deveus hor great pâr,
D'he zouëlez, d'he vraster, pere a zo dispâr,
Hac o vervel evidhomp, he tiskwez da bep den,
Peghen talvoudec eo, an holl natur humen.
E kreiz braçza dismegançz, gour a ioa diskenhet,
Ha dre bec'het hen devoa, en hem disleberet;
Hor Salver dre he boanhiou, a ra dezhan guelet,
Peghement a dâl eur gour hac he ene kroüet.
Jesus a deñ d'he brena, gant he c'hweçzighez-vad,
Ne doa ket dianaoudec, eus a bris ar marc'had;
Gant lealdet e paëas, pris he brenadurez,
Evit den, diskwez didha, peghement e taliez.
Ia, Map Doue evidhomp hen deus roët he vuhez,
Ha zada, ene kristen, peghement a dalez,
En hem foughe-ta bremâ, kement a ma kiri,
Ne dalez ket nebeutoc'h, eghet Doue, Map Mari.
Eun dra gaër zo c'hoas hac a ziskwez,
Ens an ene an daloudeghez;
Abars ar penhad-mâ, peur-ober,
Leverhomp-ta varnezhan eur gher.
An Eal-mad eo, roet da beb-unan:
Kanhomp eta ivez anezhan.

TREDE KAN.

# WAR AN EAL-MAD.

Ar gward hen deus Doue roet dan den,
A ziskwez eo an natur humen,
A daloudeghez hac a bris ker bras,
Hac ar braçza mad zo bet biskoas.
Ar pez-zo bras, kaër ha talvoudec,
A zioüalher gant kalz a aket,
Ha sulvui ma zeo ændra talvoudec
Sulvui her miror gant mui' aket.

Dan traou a bris huel ha talvoudeka,
E roher gwardou huel hac ar ré welha,
Ha sulvui ma zeo talvoudec an dra,
Sul huelhoc'h gwardou a-roër dezhan.
Da zioñal rouanes hac ar brinçzed,
Ne lakear ket hebken ar soudarded;
Kabiten letanant ha kouronel,
Alhez e roër dezho penn ar brezel.
Eval-ze, Doue evit diskwez dehomp,
Ar pris, an dalvoudeghez a-c'hanhomp,
Dehomp-holl, da bep-unan, hen deus roet,
Prinçz pe eal eus he lez 'vit hor miret.
Ia madelez Doue, hon Tad-mad, 'eus an êe,
Dehomp-nhi-holl, hen deus roët; da zioual hon ene,
Unan demeus he brinçzed, eun eal eus he balez,
Evit dioc'h gwal hor miret, hac hon dioñal bemdez.
Azalec an heür gheota, ma zeo bet an ene,
Gant he c'horf unvaniet he deus bet digant Doue,
Eun eal evit he heulia, betec heur he maro,
A guel a zalc'h anizhi, e pep leac'h hac ato.
Hen zo eta talvoudec, meurbed, hon eneou,
Pa zhint evel-ze késlet gant elez an êenvou!
O, hen a ve-ta kablus, dont da ober faë,
War eun ene dioualhet, gant eun eal er ghiz-ze!
An eal a vir an ene, a soug he fedenhou,
Betec an trôn a Zoue, koulz hac he ioulou,
Ha mar deuhomp d'he disprijout pe da noazout dizhi,
En hon henep e tougho, he c'hleinhou hac he c'hri.
Martezé he c'houlenhit, hamâ, dighene-me,
Perac hen deus dehomp Doue, roët gwardou er ghis-ze?
An abec a ghement-ze, eo'he benher great den,
Pini hen deus hor c'haret, a viskoas da viken.
En Doue a bep padelez hen deus bet resolvet,
Digaçz dehomp var an douar, he Vap muia karet,
Hac evel ma zhoump great henvel-oc'h Map Doue,
Evel dezhan, d'hon dioual, ha ro elez ive.
Pa zeo gwir hen deus Doue, karet kement ar bed,
Bete rei memes dezhan, he Vap muia karet,
Ne deo mui an tredemars, nac ive er burzud,
Hen defé roet he elez, evit gwardou d'an dud.
Roët hen deveua d'an holl dud, 'vit gwardou he elez,
Abalamour da skwaçzia, mad, ho sempladurez,
Rac ho ene, o veza, stag oc'h korf douarec,
A renkó kaout d'he difen, eur c'horf oll speredec.
Hac an ene o veza, en ho c'horf destumet,
Evel en eur galeou, a boaniou diraïzet,
He devoa ezom ponnher, da veza difenhet,
Ha skoaçziet gant eur speret, dianken diboaniet.

Dre m'ho poa henebourien, divelus ha krénoc'h,
Eghet na doac'h ho c'hunan, e z'oa red evidoc'h,
Kaoüet evit ho miret difenherien kuzet,
Treac'h-par d'ho c'henèbourien, daoust ma zhint kalz nerzet.
Dro eun hevelep ober, Doue a falhe dezhan,
Arnodi var an douar, epad ar vuhez-man,
An hentadurez eürus, etre tud hac elez,
Hac a bado da viken, en he rouantelez.
Kement hon eus lavaret, hamâ diaraoc,
A zesk hoump dirak Doue, tud vras ha tud a stoc,
P'eo gwir hen deus teurvezet, rei dehomp ker bras gwardou,
Vit hon dioüal er bed-mâ ha bleîna hon eneou.
Grehomp eta eus a vremâ, gant hon oll elez-mad,
Ker bras, ker stard mignounach, ker c'hoëc, ken déréad,
Ma c'helfhemp ato beza, gwir vignouned dezho,
Ha da virviken ive, azeuli Doue gatho.
Madelez hon elez mirerien,
A zo meurbed bras en hor c'hiebcn;
D'ober mad hon alihont bepred,
Ha dioc'h droug e klaskhont hor miret.
Sulvui e fell d'an droug-spered,
Hor poülza varzu ar pec'hed,
Sulvui hon elez-mad zo strivand,
Evit hor miret dioc'h eroüand.
Sant Per a lavar dehomp, penaos an droug-spered,
A ra an dro dehomp ato, evel leoun kounhared;
War he c'hed he ma ato, he c'henou digor bras,
Evit mar ghel hor plaonîa, wel ma ra bleiz, ar chas.
Hon elez-mad dishenvel, hon dioüal e pep leac'h,
Hon heulhia a rehont ato, 'vit da Satan rei'n teac'h,
Hac hervez urzou Doue, e rehont gwardou bepred,
Evit d'ar mad hon doughen, hor miret dioc'h pec'hed.
An eroüand o veza, kement techet d'an droug,
Karghet a falhagriez, da ze ive hon doug,
He vicher nos ha deiz, eo hon diskar mar ghel,
Hon treîna her gwal déchou, heb e c'helfhemp sevel.
Hoghen elez mirerien, a zoug ato d'ar mad,
Ho micher eo hon dioüal, atao hon heveçzât,
C'hweza henhomp an foul, eus an oll vertuçziou,
Ha lakât pep kas henbomp, evit pep gwal déchou.
O veza bet distaolet eus eun ene benhag,
Pa hen devoa Satan, 'nasket stard oc'h he stag,
Ec oll a glask heb dale, kalz waçzoc'h eghet-han,
Evit donet d'he skora ha rei taol skoas dezhan.
Nouz'e lavar kounharet, me zistrei adarhe,
War an ene dioc'h pini, ho' deus va felheat-me;
Ha mar ghel c'hoas tréanti, 'an ene-ze, siouas,
A vezo herbar waçzoc'h, eghet na oüe biskoas.

Hon elez-mad-nhi ive, evit dont gwel a benn,
Da drec'h-n droug-sperejou, hac hon henebourien,
Evit hon difen outho, hac ober gwel hor mad,
A c'halv evit ho skoaçzia, kalz-all a elez-mad.
Eun test mad a ghement-ze, eo an eal kaër gwech-all,
A lavaras da Zaniel, penaos arc'hel Mikeal,
Unan a brinçzet kenta, eus Rouantelez Doue,
Hen devoa kalz he skoaçziet, hac he harpet ive.
An erevend a c'houlen, galhout digant Doue,
D'alia fall a c'hanhomp, ha da hec'hi goude,
Evit kaout leac'h da waska, hon dislealded-vras,
Hac hon teuler ma c'halfhent, en tan padus, siouas.
Hon elez-mad dishenvel, a c'houlen trugarez,
Ha da Zoue e leverhont, dre eur gwir garantez :
Bete pegheid he chomhot, c'hoas e kaçzouni vras,
Oc'h ar ghéar Jerusalem, oc'h an ty a Judas.
Erevend a ra c'hoas, oll kement a helhont,
Evit miret na bedhomp, hon distreï mar ghelhont;
Eleac'h elez mirerien, dirac Doue a laka,
Bemdez an oll bedenhou, eus a ghement ho gra.
Bemdez dirac dremm Doue, e toug hon elez-mad,
Hon daëlou, hor pedenhou, hon oll oberou-mad,
Hon huanadou c'hoas, drazhan a zoughont,
Hac an ioul da bedi, henhomp c'hoaš a greskhont.
Mes mar deo an droug-speret, strivand hac aketus,
Da noas dehomp e pep abec, e-pat m'homp yec'hedus,
He-zeo c'hoas aketuçzoc'h, hen hor c'hlenvet marvel,
Da stigna dehomp he laçzou, d'hon heskina c'hoas gwal.
En abec-ze pirillus, eus hon heur diveza,
Hon elez-mad ho unan, a ra striv ar braçza,
Kreski a rehont ho aket, startoc'h hor prederhont,
Ken ho deus her porz salo, hor lâkeat holl da vont.
Pouëzhit-ta bremâ, breudeur, an drugarez dispâr,
A bini hoump dleourien, d'hon elez mirerien,
Pere ho deus evidhomp, karantez heb he fâr,
Betec atao hor miret, oc'h hon henebourien.
N'eus penhat en hor buhez, na dhoump gant hon eal-mad,
Heuliet, miret, difenhet ha ganthan hévéçzeat;
Pebez karantez eta, ha pebez azaoüez,
Na dléhomp-nhi ket da zoughen, d'hon élez mad bemdez!
En hem herbedhomp outho, en hon oll ezomou,
Ha gant ar braçza fiçzianç, grehomp outho goulenhou,
Gant mirer ken talvoudec, daoust ma zhoump ken dister,
N'hon eus leac'h da gaout aoun, o lavaret hor gher.
Mes lakehomp hevez neuse, na vhemp ket a feiz-vad,
Rac ne skoaçzhont, ne skorhont, nemet nep-zo heün mad,
Ne zoughont ra pedenhou, varzu-n-Tad peürbadus,
Nemet eus an dud leal, a glask c'hoec buhez eurus.

An troiou pleg dirazho, n'hellont beza kuzed,
Hac evel ma zhint nerzus, ho deus eur gwir spered,
Hac evel n'helher morçze, ho zrec'hi e netra,
Ne halher ive morçze, dont d'ho zroidelha.
Mes mâr d'hoump heûn ha leal, n'hor bezhomp aoun hebet,
Henho e kaflimp ato, gwir skor heb mar hebet,
N'hellont ket hon dilezel, heb rei dez'ho abec,
Dre ma zhint ato leal, fur ha kalz talvoudec.
Na vezhomp ket-ta rec'hus, gant ar seurt mirerien,
Krenhomp beza disleal, ha dizanaoudeïen,
Rac n'hon dileçzhint biken, er vuhez nac er maro,
Ma na d'hoump ar re ghenta, o lezel anezho.
Dioualhomp eta pelhoc'h, taolhomp spled, hevez-mad,
Na deufe d'hon dilezel, en deiz hon elez-mad,
Rac goude bea hor skoaçziet, gant el lealded vras,
E tuhint da veza testou, en hon heuep, siouas.
Goude hor beza miret, gant kalz a lealdet,
Epad hor buhez er bed-mâ, hor beza mad skorat,
Dervez hor barnedighez, he toughint testeni,
Henep hor gwal-oberou, heb he kuçzhint hini.
Dervez hor barn mar bezhomp, en eur stad deread,
D'an ée, e veçzlimp doughet, gant joa dre elez-mad,
Mes mar hon eus ar gwal-eür, da veza e pec'het,
En ifern gatho ive, nhi a vezo strinket.
Diarbenhomp a vremâ, eur gwal-eür ken eüzus,
Evel ma ve an him, da goll hor bro eürus,
Da goll ar guel a Zone, da goll he varados,
Hac en ifern bea strinket da zevi deiz ha nos.
Brehomp eta kalz bremâ, labourhomp a zrevi,
Evit ar vuhez peurbadus ha bea eürus henhi;
Bevhomp e-pat hor buhez, en eur gwir santelez
Ma telheçzhimp holl beza, skoriet gant an elez.
Na rehomp netra a ghement, a helfe ho nec'hi,
Na koll ar vignouniach, ho deus evidhomp-nhi;
Kounhomp mad he mahint ato, bepret en hor c'hichen,
He pouëzhont hon holl goumzou, hon oberou ouspen.
« Ne ankounac'haign morçze, eme eun den santel,
» Penaos va éal mirer, n'hem c'holl morçze a wel,
» Va oll oberou ganthan, bemdez-zo niveret,
» Ha dirac dremm peurbadus, bemdez e zhint doughet.
» Dre-ze me zalc'ho ive, bemdez war va hévez,
» Hac a vezo aketus, d'en hem sioual ivez,
» Dioc'h kement oll a helfe, ober poan dezhan,
» Hac aliez me a raio, dezhan ar beden-man:
« Va Eal-mad, kanhat Doue, va dioualhit bepret;
» Mirhit va c'horf, va ene, dioc'h laçzou-an droug-speret,
» Ha dreist pep-tra va mirhit, dioc'h ar pec'het marvel,
» Ma zign gheneoc'h d'an énvou, pa zui Doue dham ghervel. »

Hervez eta ma velhomp hon eneou,
A zo dreist an holl talvoudeghezíou,
Pa-'zeo gwir hen deus Doue roët d'ho miret,
An elez, eus he balez ar brinçzet.
Ac'hano e zoo eas dehomp oll guelet,
A 'be gher braa pec'het en hem gargfet,
O veza en ho c'hever lezirec,
Hac o tont d'ho dilezel heb abec.
Kounhomp eta hremâ a zrevi,
Petra-zo ret wit mad ho frederi,
A rei dezho mui â dalvoudeghez,
Guelhomp eta kement-ze d'an divez.

## PEVARE KAN.

Gout petra' dâl eun ene, a ve nebeut a dra,
Ma na ouzhor penaos, eo ret he c'hentelhia,
Ha rei dizhi dre heno, muioc'h a gaërentez,
Hac ive gaut skor Doue, mui a dalvoudeghez.
Arahat eo dehomp kredi, e ve hon eneou,
Peur-c'hreat oll hen eun taol, evel m'eo hor c'horfou;
Ar remâ en taol kenta, gant Doue zo peur-c'hreat,
Hac hen-hevelep doare, na helhomp ho gwelhât.
D'ar vrazder eus hor c'horfou, nac ive d'ho c'haërder,
Ne alher rei na lamhet tra, daoust ma ve dister;
Ne alher hasten dezho, na diverha ho huhez,
Den na hell atagha outhi, na blavez, na dervez.
Oc'h hon ene, dishenvel, e c'helhomp oll ataga,
Niver a vadeleçziou, pere oll he c'haërha,
Hac a hell bemdez kreski anizhi'r vadelez,
Ha rei dizhi dre henu, mui a daloudeghez.
Doue o kroui hon ene, n'en dena ket roët dizhi,
Eus he brasder, huelha, na diveza diri,
Mes evit he dic'haoui, hen deus henhi lakeat,
Peder c'halhout hurzudus, 'vit dreiz'ho heza gwelheat.
Me a fel dign lavaret, hen deus Doue roët,
Ar c'halhout da bep ene, d'en hem gaërbât bepret,
D'en hem sevel huelhoc'h, e mignounach Doue,
Mar kerhomp mad he skora, dre hon igign iva.
1° Dreist pep-tra he deus galhout, da azprena bemdez,
Ar skiand a silvidighez, da greski e furnez;
Skiand ha furnez an oll Sent, pere zo ato ret,
Ker ret n'a hell ket heptho, bea mad hor huhez hleînet.

Ar skiand-ta hac ar furnez, pere a ra ar Sent,
Hac a laka pep-unan, ato var ar gwir hent,
A zo anaoudeghezíou, e pere an ene,
A hell gant an oad kreski, dre ar c'hraçz a Zoue.
Deski a hell c'hoas ive, dre ma kresk ha skiand,
Kalz-all a wirioneçziou, hac a zoughen strivand,
Da greski her mad bemdez, da ziarben dioc'h droug
Ar pez-zo dreist talvoudec, rac da Zoue he doug.
N'eus netra, talvoudekoc'h, na karantekoc'h c'hoas,
Eghet na deo gwirionez, hac a ra dehomp guelet,
Eus ar bed an distervez, hac he avelou bras,
Gant pere an darn vuia, zo, siouas, touelhet.
Ne deus tra talvoudekoc'h, na karantezuçzoc'h,
Eghet na deo gwirionez hac a ziskwez deoc'h,
Pe ghen dister eo danvez, plijadur ha madou,
A dremen evel moghet, a zoug an avelou.
N'eus netra talvoudekoc'h, eghet ar c'hweçzieghez,
Hac a ziskuez d'an oll dud, eo bras ho dalhentez,
O karet 'vel ma rehont, traou a dremen buhan,
Ha ne dlunt nemet gheier, hervez ar Speret-Glan.
Ar wirionez a ziskwez d'an dud ho dalhentez,
Ha penaos n'eo ho buhez, nemet eur falzentez,
Ho c'hundu nemet fazi, eur saouzan ar braçza,
A zo heb mâr evidhomp, mad an talvoudeka.
Gweçzieghez hac a ziskwez, d'an dud ho disterwez,
Ha penaos ho furnez, n'eo nemet folhentez,
Zo er wailhez gwirionèz, hac eus ar penn kenta,
Hac an uni a dlefhemp, dreist oll da zelheza.
Ar wirionez a ziskwez penaos ar gwir furnez,
A zo o karet Doue, o treanti ivez,
E kement a ma c'helher, he sklerigen skedus,
A zo dreist gwirioneçziou, eur wirionez marzus.
Ar wirionez a ziskwez, dehomp, ar vraster a Zoue,
Ledander he garantez, pe gher gouzanvus-he;
Huelder he ioulou, eus he varn an dounder;
Ne deo ket eur wirionez, da vea hanvet dister.
Ha gwskoude eun ene, hac hon-unan ive,
A hell kreski bep dervez, an anaoudeghez-ze,
Rac hervez an Abostol, bemdez e tlehomp kreski,
En anaoudeghez Doue, ha Jezus, Map Mari.
An héol eus ar wirionez, a lughern atao,
Ha ne c'houlen ket welhoc'h, 'ghét leuskel ha varo,
Da sklerhât an encou, pere zo ioulec,
Ha d'en hem doma ounthan, dreist pep-tra zo c'hoantec.
Evel-ze e-mâ ato, e galhout pep-unan,
Kreski hen anaoudeghez, dre vertus Speret-Glan,
Hac oc'h skiand silvidighez, staga c'hoas kalz furnez,
Ha lakât en ha ene, mui a dalvoudeghez.

2° An ene a hell c'hoas, kreski e santelez,
Ha d'he santelez kenta, koulz ha d'he c'haërentez,
Rei mui a dalvoudeghez, hac a zelhid ive,
O kreski her vertuçziou, o karantez Doue.
Ene dre he izelder, a hell en hem zevel,
A zioc'h holl graonadurien ar bed, daoust m'eo huel;
Dre he faourentez c'hoas, a zioc'h pinvidighez,
Ha plega he gwal dechou, dindan kastis, bemdez.
Ene, a hell c'hoas sevel, dreist pep plijadurez,
Dre-r faé a ra varnezho, dre zisprizadurez;
Ha dre he oaz birvidic, d'he heneboürien-holl,
He c'harantez liskidic, hasten var ar bed-oll.
Ene, dre sentidighez, a ra oll hervez Doue,
Ha pa ve d'ar penn pelha eus ar bed e zafhe,
Pe fors dizhi af labour, amzer hac ar broiou,
Kement a glask eo kreski, gloar Doue he gwir Aotrou.
3° Pep ene a hell kreski, bemdez e delhezou,
Rac n'eus ket en he buhez, na deiziou nac heuriou,
A ghement na hell beza, evithi talvoudec,
Mar goar mad ho implija, hervez oll galloudec.
Great ma zeo evit Doue, eun dervez her c'hafo,
Mar mir he c'hourc'hemenhou, ha mar deo leal dezho,
Dremm-ha-dremm, en hem gavo, gant Doue en he c'hloar,
Goude beza kalz poanhiet, hamâ var an douar.
Evel-ze, he-ma ato, he galhoud eun ene,
Pignat atao huelhoc'h, ken a arhu en êe;
An êe, he-mo eun Doctor, eo al leac'h buelha,
Ha betec heno ene, a hell ato pigna.
He braster eo, emezhan, an hirbadelez-vras,
He feur-echu a dibenn, eo ar santelez c'hoas,
He curusded eo ranha, gant krouer he zouelez,
Bete neus-he c'hell kreski, atao e madelez.
4° Bemdez he c'hell c'hoas kreski, eus a Zoue ar c'hloar,
He c'hreski, henhi, bemdez, m'her c'hret hac her lavar;
Daoust ma zeo ker bras eun Doue, na deus-tra pâr dezhan,
Ene, a hell gwskoude, braçzât c'hoas anezhan.
Ene, dre leutidighez, a ra Doue kalz braçzoc'h,
Dre he hustum evithan, her gra preciuçzoc'h,
Ha dre he meuleudiou; her zao c'hoas huelhoc'h,
Dre azaouez evithan, her gra gloriuçzoc'h.
Doue henhan-he-unan, zo ato bras dreist bras,
Daoust ma her grehomp aliez, henhomp re vian, siouaa!
Galhoudus, dreist galhoudus, eo, en eun niver-zo,
Dre na gav oc'h he c'hraçzou, disterha harz henho.
Euan ha dister en hem wel, en eun darn-all a zo,
Pere a henen ounthan, hac oc'h he obero,
Pere pell dioc'h en hem rei, d'he oberou santel,
A deu da drei kein dezhan, hac en hem zalc'h a bell.

Beo buhezec en hem zalc'h, e kaloun an dud leal,
Pere a heuil he speret, her c'har dreist pep-tra all;
Maro eo her bec'herien, dre m'hen ankounac'hahont,
Maro en dorfetourien, dre ma hen dilezhont.
Prederhit bremà, breudeur, penaos he-mâ henhoc'h,
Petra ra en ho kaloun, penaos he-mâ ghenoc'h?
Penaos e teu d'ho kwarn, penaos e rhit ounthan,
Prederhit stard en dra-ze, ha dioualhit razhan.
Dre ma m'han en ho kalhout, sevel huel ho c'hene,
Hac ober dizhi pignat, hetec al lez a Zoue,
E c'hallut ober ive, dizhi, disken izel,
Hac en isfound peurbadus, mar kirhit he zeurel.
Evel-ze, he-mâ ato, en ho kalhoudeghez,
Ober ho c'hene eürus, epat hirbadelez,
Ober ive, mar kirhit, he gwal-eür da viken,
Hac epat peur badelez, en ifern he disken.
Mes ar c'halboud 'da deuler, her ghiz-ze, ho c'hene,
En isfountou an ifern, gwal diseur, deoc'h a va,
Ha ma c'helfac'h birviken, ober ken dizeur-tra,
Eus an oll gwalhou, henhez, a vo deoc'h dizeürha.
Perac beza henebour, heb abec, d'ho o'hene?
Perac he zeul en ifern, hac he c'holl er glis-ze?
Perac he zaol en isfound, hac her pri he ruilha?
Epat ma c'helbit ober, dizhi, en ée pigna?
Oh! hen a zo estlamus, guelet tud a skiand,
Dre ners hehken ho speret, o prisa pep-tra grand,
Heb en hem anavezhont, heb gout petra' dalhont!
Evel-ze en isfountou, a steiou he kwezhont.
Henvel hint hoc'h map lagat, hac a wel pep-tra oll,
En dianveas anezhan ha gwskoude ho koll,
Eus ar pez a zo henhan, guel hac anaoudeghez;
Ne hall ket heb melhezour, sklerhât he zalhentez.
Ene kaër a karantec, da Jesus, gwir.bried,
Pini deoc'h evit herhez, ar feiz hen deus roet;
Ar spi, evit hénébars, hac he c'hoad d'ho prena,
Hac evit ho c'hargonroe, graçzou ar re gaerha.
Perac hen dilesfac'h-hu, 'vit he henebourien?
Perac o veac'h-hu dezhan, cur pried gorhec ha yen?
Petra ho c'heus da c'honnit, o vont var lerc'h ar bed?
N'eus koll waçzoe'h, evidoc'h, 'ghet koll Jesus, ho pried.
Ene, merc'h Tad peurbadus, a lèz d'ar Speret-Glan,
Ar garez eus an elez, pried Jesus he-unan,
Herezez eus an ênvou, palheac'h e kerzhit-hu?
Gant ar c'hio hac ar goad, petra c'houneçzhot-hu?
Ho pezet mez, ô kristen! ruçzhit eus ho kundu,
Pini zo ken argarzus, ma ra ho c'hene dû;
Na garghit ket ho kalon, eus a dechou mezus,
Lakhit henhi pep vertus ha karantez Jesus.

Distrohit henhoc'h ho c'hunan, ha guelhit mad pelhoc'h,
Ar stad a dlhit da ober, eus ho c'hene kaërhoc'h,
Kaërhoc'h ha talvoudekoc'h, eghet kement tra zo,
Hac a dlhit da brederi, ive, dreist kement-ze.
Ober a dlehit evit hi, ma c'helfac'h, keit a Doue,
A hini ar c'hoanteghez, da salvi ho c'hene,
He deveus great dezhan, gouzaon poanhieu ar Groas;
Grhit kement-all evithi ha mui mar guelhit c'hoas.
Petra ne ra ket Doue, c'hoas evit hon ene,
Hac evit dont d'he zenha, eus ar piril ive,
E pini he lakehomp, aljez hon unan,
Her stad an truezuçza, ha betec e noas glan.
Doua a bed, a c'hourdrous, kalz a ra a glemhou,
Eus hon dizeur dalhentez, e kever hon eneou;
Ha war ar c'holl a rehomp, a eun dra ker prizus,
N'ehan da ober dehomp, kalz rebechou eüzus.
Gwsgoude ne selaouhomp, klemhou na kuzulhieu,
Ne selaouhomp ket muioc'h, ive he c'hourdrouzou,
Netra na hell hor spounta, nac her c'hunât ivé,
Atao he zhoump dibreder, e' kever hon ene.
Me c'houlee ouzoc'h, breudeur, hac hen a ve Doue,
Obligetoc'h eghedoc'h, da garet ho c'hene,
D'he frederia gwelhoc'h, eghet ma tlehit ober?
Hasthit lavaret din-me, war an dra-ze ho ker.
Mar livirhit-hu din-ma, a zeo deoc'h ho c'hene,
Eus a bep mad hô praçza, ha ker kær a da Zoue,
Mes hen deus eur bâr muioc'h, eghed-oc'h, madelez
Ha na helhit hen heuha, gant ho c'holl c'hoanteghez.
Var an draze me c'houlen hac hen a gretfe deoc'h,
Hac hen a va, diana, re goulen dighenoec'h,
Ma rafac'h 'vit ho c'hene, ar pez a ra hemdez,
Ho c'heal-mad en he c'hever, 'vit he ober santez?

---

PEMPET KAN.

---

# PETRA A RA HON EAL-MAD EVIDHOMP.

---

Hac hen noz, hac hen deiz, e ma ho c'heal mirer,
Atao en dro d'ho c'heee, atao en he c'hever,
Evit pelhât diouthi, pep piriì ha pep gwal,
Brezelhekât evithi, hac evit he dioual.

Hac hen noz hac hen deiz he teu d'he c'huzulia,
Na chan en dro diz-hi, evit he c'hentelhia,
Biken n'helfac'h niveri, ar sklérigenhou bras,
A zigaçz eus an evou, dizlu var he ziou skoas.
  Grbit ive-ta ho c'hunan, kement-all evithi,
Bezhit atao aketus da vleina anizhi;
Eleac'h dont d'he alia, da gweza e nep droug,
Grhit evel ho c'heal mirer, pini d'ar mad he doug.
  Mar kafhit c'hoas re ziez, heulia skwer ho c'heal-mad,
Selaouhit da viana, var-ze, eur guzul-vad,
Grhit c'hoas evit ho c'heue, ar pez a rhit bemdez,
Evit ho korf sac'h eskern, leun a vreinadurez.
  Da viana dioualhit, na deufe hirviken,
Eus ho kic a garantez, da ober deoc'h disken,
En isfountou peurbadus, gant ho e'hene paour,
Er seurt wal diarbenhit, breudeur dibalamour.
  Oh! tud kaled a galoun, evit ho c'heneou,
Ha ken tener gwskoude, oc'h klênved ho c'horfou,
An disterha boubouen, a zeu d'ho c'hankenia,
Ha pa vez klan ho c'hene, n'oufac'h en hem nec'ha.
  Ho pezhet aoun gwskoude, spounthit rac dourn Doue,
Rac ma na zistrohit ounthan, o skoaçzia ho c'hene,
Ha mar deuhit d'he argarzi, dre ho lezireghez,
En he gounhar, va breudeur, ho skofe heb truez.
  Diarbenhit an taol-zé, va breur ha va c'hoar gher,
Ha prederhit ho hene, atao e pep amser,
Ma c'helhot en hem viret, dioc'h eur c'holl ar waçza,
Rac ar c'holl eus ho hene a ve ho koll braçza.

## DROUG-EUR AN ENE.

  Koll eun ene, ah! pebez gwal-eur,
En hem daoni eo ze, va breudeur.
Mervel er pec'het marvel eo,
Gwal-eūr, ar gwalęurton, c'hwi gleo.
  Ne m'eus ket a nerz d'e gana,
Kement a helhan eo rima:
Guelhomp gwskoude, peghen dizeūr,
Eo mervel er pec'het, va breudeur.
  An draze, a zesko dehoc'h martezé,
En hem sioual dioc'h ar gwal-eur bras-ze,
Da viana va oll dèzo a zo
Miret ouzoc'h da gaout gwal varo.

Waçza gwal-eür a hell arhuoüt gat eun den,
A ve mervel en eur pec'het marvel hebken;
Hac evit gwir, hac hen a zo gwal-eür waçzoc'h,
Eghet an hini pini a rafé deoc'h,
Epat an hirbadelez, kaçzât eun Doue,
Hac epat keit-all, bea kaçzeat gauthan ive?
Chetu gwskoude, ar stad gwalhus ha dizeür,
E pini hen deiz en hem gafhimp-oll breudeur,
Mar bezhomp kablus hebken a bec'het marvel,
En deiz, en heur, ma c'berhuio ghenchomp mervel.
Ar maro-ze, a laka den, azalec he dremenvau,
En eur gaçzounî vras hac hirbadus, oc'h Doue he-unan,
Dre na wel henhan nemet eur barner kris ba didruez,
Digant pini n'hel mui, gortos an disterha madelez.
A neuse ne wel e Doue, nemet eur barner konnharet,
Digant pini n'hen deus mui da c'hedal trugarez hebet,
Ne wel henhan eus a neuzo, nemet henebour didruez,
Hac eur gwasker kounharet a holl bec'hejou he vuhez.
O welet penaos he ene, a zo kement kaihlaret,
Dre ghement zo a louçza, a gaçzañçza her pec'het,
Abec a gaçzouni Doue, heb galhout biken he gwenha,
E kresk c'hoas he gaçzouni hac he gounhar vras evithan.
Hoghen, mar kaçza ene daonet, Doue evelze bepret,
Doue a gaçza eus he gostez bepret an ene daonet;
O! kaçzât Doue! hea kaçzeat ganthan epad hirbadelez!!!
Hac hen a helfe beza waçzoc'h gwal-eür eghet henhez!!!
Rei he walhos da Zoue, beza millighet ganthan atao ha da virviken,
Chetu ar stad truezus, ô! va breur, ha va c'hoar gristen!
Eus a ghement ho deus an droug-eür, da vervel er pec'het,
Doue ho felha diounthan, atao hint ganthan milhighet!!!
Birviken ne gafhint e Doue, an disterha madelez,
Hac evit ober vad dezho, na berhât ho foanhiou ivez,
Ar pec'her eus he gostez, o welet sklear kement-ze oll,
N'chauo da deuler malhos, war Doue evel eur penn-foll.
Evel n'a helho gortos netra digant trugarez Doue,
O c'houzaon beb ehan, garventez he lealded ive,
Heb ehan ive, he taolo, he valhoçziou varnezhan;
Guelbit a c'hwi a gafo, braçzoc'h droug-eür eghet beman!
Hac hen a zo tra dizeüroc'h, eghet koll an oll vadou?
Heb spi na gortos hebet, da welet restaol he golhou?
Hac hen a zo tra dizeüroc'h eghet rankout gouzaon ar poanhiou gharva,
Heb galhout ho diarben, heb spi, d'ho guelet o c'héana?
Henhez eo gwskonde, ar stad dizeür, ar stad truezus,
E pini e kwez, nep a varv her stad a bec'het marvus.
Mervel eo koll an holl vadou, eus ar bed hac an natur,
Ha pec'hi eo koll an holl vadou, eus ar c'hraçz a dra sur,
Mes mervel her pec'het, a zo koll an eil hac heghile,
Koll madou an éen hac an douar, hep spi o tistroffent morçze.

Mervel eo droug braçza ar c'horf, pec'hi, droug waçza an ene,
Mervel er pec'het eo droug braçza an eil' hac heghile;
Hoghen, oc'h eur seurt droug, louzou hebet en hirbadelez,
Ar pez ben deus gréat da Augustin, lavaret gant soñez :
Penaos, evit barn mad, eun den war ba varo fal, pe vad,
Ne dlear ket selhet abec maro, mes guelet e pe stad,
E varv, rac maro den leal, a zo skedus bras dirac Doue,
Mes maro ar pec'her, zo dizeür, ha dizeür bras ive :
Rac, maro an den leal, eo an treiz eus ar vuhez peurbadus,
Hac him ar pec'her, eo an treiz eus maro hirbadus,
Ar bez eus an dud leal, eo kerc'hen an Aotrou Doue,
Mes, ar bez eus ar bec'herien, eo an ifern rus ive;
Chetu ar pez a ra, va breudeur, maro dizeür eun den,
Den maro her pec'het marvel, a renk en ifern disken.
Maro an den leal, a zo garhedon peurbadus,
Ha maro ar pec'her eo an daonidighez hirbadus;
Doumâ eta bepken, a zo d'heür bras ha gwallus,
Hebhen a zo en tremen eus a wal vubez da eürus.
Ar penn abec, eus a varo dizeür ar bec'herien ·
Eo dre ma c'henebhout re, ha mâ c'houlhhont ato ho fenn;
O rebarb re oc'h graçzou, ha sevenou an Autrou Doue,
O tisprizout he c'hourdrouzon, hac he guzulhiou mad ive.
Rac evel a lavar Sant Amgroas, Doue a dosta ouzhomp,
Ha n'hor pelha diouthan, nemet hon unan p'er pelhahomp;
Mar pelhahomp eta, dioc'h an Aotron Doue, a pat hor buhez,
Doue en heur eus hor maro, hon dllezo neuza ivez.
Doue he-me an tadou eus ar sened a Drant, ne gwita,
Nemet ar re a zeu ho-uhan, d'ho dilezel da gheota,
Hac oc'h pen-zo, a leverhont, Doue n'ho c'hwita ket morçze
Heb lezel étré ho daouarn, graçzou kaër hac a zoare.
Dre ar graçzou-ze, e c'helhont, distrei ounthan pa gherhont,
Ha miret ha c'hourc'hemenhou pere stoñas a dorhont;
Hac evit gwir, ma na lezfe gatho, aoüalac'h a c'hraçzou
Evit trec'hi ho gwall dechou, no vhent kiriee abec'hejou.
Mes mar tremenhont ho buhez, o rebarb ato oc'h ar c'hraçz,
Evit heulia ho gwal dechou, e varvhint en ha-zroulaçz,
Goude m'ho deus bet bevet o dizurziou ar re vraçza,
He-zhint ato kablus eus a bec'hejou ar re waçza.
O rebarb ato oc'h ar c'hraçz, hac a brezel gat ho Doue,
E vernhont pec'het war bec'het, e c'herhu gatho goude
D'an divez mervel er pec'het, heb ober pinigen hebet,
Ha chetu poan ho fec'hejou o perè ho deus bevet.
O veza bevet er pec'het, e varvhont ivez henhan,
Diskorpul hed ho buhez, a bec'het ne glaskhent an hem denhaç
Boazet a bel dioc'h ar pec'het, e varvhont en ho zorfet,
Ha chetu perac d'an divez, eo en hem welhont daonet.
Neuze, a neuze hebken, eo e teu Doue d'ho dilezel,
Ha d'ho c'hwihât evit biken; neuze hoc'h ho dilezel,

E ra dezho klevet, ar varnedighez spontuçza :
« Teac'h, milhighet, en hem guz oc'h va dremm, kea buan da dana.
» En isfountou hirhadus, great evidot. ha da ghenseurt,
» Great evit an diaoulou hac ar bec'herien a bep seurt,
» Kea da viken da leski, en isfound eus an ifferniou,
» Te c'heus klasket tenvahgen, biken na pho ken goulou.
» A viskoas te a c'heus klasket, oc'h va dremm en hem guzet,
» En hem guz 'eta mad a vremâ, en hom guz, milhighet,
» Birviken va dremm évidhot, nè vezo dizoloet
» Ma a tilez da viken, goude ma c'heus va dilezet :
» Da zarn a vezo ifern, eus a vrema da virviken,
» Heb ehan e renki leski, kounhari en ifern yen ;
» Atao te c'heus great faé warnhonme, epat da oll vuhez,
» Ha me a prévo-te bremâ, épad an hirbadelez. »
*Ne velhot birviken va dremm ;* spountuçza barnidighez !
Birviken guelet Doue, ah ! pebez droug-eür eo henhez ! ! !
Dilezel en Doue, pelhât diounthan, tra eüzus, dizeur !
Beza dilezet ganthan evit biken, waçza droug-eür ! ! !
Petra helher da c'hortos digant eul lestr, heb sturier na stur,
Nemet gwal ar braçza, hac ive eur pençzé bras dizeür ?
Karhos heb eur bleiner, mar bez treinet gant kezec foll,
Ne all ket mankout d'ho teuler er foz, ha dont buan d'ho koll ;
Er ghêar, heb na lezen na reizen, nac heb penhadurez,
A gewzo souden e dizurch, hac e pep falhagriez :
Digant eur c'horf maro heb ene, n'eus ken tra da c'hortoz,
Nemet pep seurt c'hoës-fall, hac ar vreinadurez eus ar foz.
Barnit atao er ghiz-ze, pec'har en deus dilezet Doue ;
Eun ene, er vech m'he deus dilezet he C'hrouer ive,
A gwez goude en dizurchou hac e pep seurt pec'hejoo :
Pec'her dilezet gant Doue, a renk disken en iferniou.
Aotrou, mar plich gheneoc'h, n'ham dilezhit morçze er ghis-ze,
Ha va mirbit da virviken, dioc'h an droug dizeür-ze :
Kentoc'h gouzaon an boll boanhiou, eghet ho koll, ô va Doue !
Rac henhez ve ar braçza droug, a helfe arubout ghenec.
Kâs ham eus hac ham bezo da virviken, dre skor ho kraçz,
Oc'h kement a rafe din-me ober kweza en eur seurt droulaçz,
Dre ho skor, va C'hrouer deboner, me dec'ho heviziken,
Dioc'h abec pep pec'hat, a daol en ifern yen.

## C'HUEC'HVET KAN.

Bremâ, va breur, pa welit, peghen dizeür he-ve
Koll ar guel eus a Zoua, ha devi c'hoas goude,
Selaouhit ar c'huzuliou, a ro dehomp an oll Sent,
Evit diarben en droug ken dizeür a bep hent.

Diou ghentel kalz talvoudec, a rohont dehomp, va breudeur,
Evit dont d'hon diarben, dioc'h ar maro dizeur;
Hasthomp eta ho selaou, ha lakehomp anezho,
Da dalvout, ha d'hor miret, atao dioc'h gwal-varo.
Ar ghenta eo da zioual, gant ar braçza aket,
Dioc'h kement a hell doughen, da gweza er pec'het;
Da zioual d'en hem voaza he pec'hejou grevus,
Hac a ra koll a Groder, an ioulou doueus.
Dreist pep tra en hem virhomp, d'en hem voaza morçzé,
Gant pec'het buaneghez, na gant herez ive;
Dioc'h louutrèrez, lighentez, en hem virhomp c'hoas,
Pere a zaon an ene, oc'h he dalha, siouas.
Eu den techet d'ar gourven, ha d'ar vıaneghez,
Dreist pep-tra mar deo boazet, da bec'het lighentez,
Ha da lountrerez ive, a Zoue ne gleo gourdrous,
Ne zelaou mui ar skiand, ne går nemet traou lous.
Pelhât atao dioc'h pec'het, eo ar ghenta kentel,
A ro dehomp-ta an Tadou eus ar vuhez spirituel;
Goude-ze e leverhont evit an eil ghentel,
Dioual trei kein da Zoue, dindan boan da vervel.
Me a fell dign lavaret, ne dlefhemp birviken,
Oberou-mad dilezel, nac ive ar beden.
Ha mar hon eus an droug-eur, da zilez an traou-mâ,
Da zistrei, buan ha buan, hac en amser ghenta.
Rac pa zeo gwir penaos, hon Doue mad, ne gwita,
Nemet ar re diseûr, en dilez da ghenta,
E renkomp dioual beza, eus a niver ar re,
War a-raoc, a ia ato, heb morçze dont a dré.
Sant Jerom dehomp, a lavar, penaos ne dlehomp morçze,
Na tec'het araoc-Doue, nac he gwitât ive;
Ha mar hou eus bet drouc-eûr, da dec'het araozhan,
E tlehomp chom heb mont larkoc'h, ha distrei buan ounthan.
Nep a chom krenn, emezhan, hac a éhan da dec'het,
A ziskwez kaout c'hoanteghez, da veza distroet;
Eleac'h nep a red ato, heb éhana morçze,
A belha muioc'h vui, hac en hem goll goude.
O! c'hwi eta, va breudeur, pere, pell amser-zo,
A red araoc ho Toue, hac a dec'h atao,
Ehanhit eus a vremâ, da dec'het diouthan,
Gant aoun na veac'h d da kent ivez, skoët maro mic gauthan,
C'hwi oll, pere a zil Sacramantchou, Peden,
Da'r Sulıou ha d'ar Gouelıou, a dec'h dioc'h Oferen,
Pere ne fel deoc'h mui, na Kofez, na Paska,
Selaouhit, a Sant Jerom, ar ghentel gaêr-mâ.
Na drohit mui keîn d'ho Toue, distrohit kentoc'h ounthan,
Chomhit a za, ehanhit, en hem rohit krenn dez-han;
Distrohit d'ar Sacramantchou, d'an oberou kristen,
Dindan boan d'en hem zaoni, d'en hem goll da viken.

An nep a dec'h dioc'h Doue, Doue a dec'h diounthan,
Ha mar deu dhen dilezel, epad he vuez haman,
Doue en dilezho ive, epât hirbadelez,
Hac en ifern hen drasto, heb disterha truhez.
Pedhit eta stard Doue, na erhuo ket ho teac'h,
Nac er goan, na deiz sabât, mes ma vihot aio treac'h,
D'an ioul bras dizeur-ze, da dec'het dioc'h Doue,
Pini en deveus, siouas, kolhet meur a ene.
Da c'houzout eo, breur pec'her, a lavar Sant Cezer,
Evit tec'het dioc'h pec'het, na c'hedhit an amser,
E pini n'elhot mui, na finval, na balè,
Grhit-hen, epat m'oc'h gréan, a grhit-hen heb dale.
Klevhit ar voüez a Zoue, selaouhit anezhan,
Tec'hit dioc'h ho kwal dechou, hac en hem rohit dezhan,
Pa her c'hlevhit c'hoas irio, na rhit ket skouarn vouzar,
En hem daolhit d'he dreid, kent ma tui d'ho uskar.
Kounhit e lavar deoc'h, en heur eus a vremâ,
Dre ziouganer Jeremi, distrei buan ounthâ;
Ha mar kirhit hen ober, ho tighemero mad,
Rac deoc'h holl eo a lavar, evel ar gwelha Tad:
» C'hwi holl pere a breder, ho tistro davidhon,
» Distrohit ouzign heb dale, ha grhit-hen a galon,
» Ha daoust pe ghen doun eo, goulhou ho pec'hejou,
» Distrohit ouzign-mo buan, hac o kafot louzou. »
Na vizhit ket-ta mezus, o tistrei da vithan,
Selaouhit mad he vouez, hac en hem rohit dezhan,
Rac daoust d'ho c'holl droughiez, ne c'houlen ket welhoc'h,
Eghet ho tighemeret, ober trugarez deoc'h.
Ne chomhit ket-ta pelhoc'h, er stad da goll ene,
Na d'en hem goll ho c'hunan, da virviken ive,
Walc'hit buan ho pec'hejou e pinçzin pinigen,
Oc'h en hem rei da Zoue, a irio da viken.
Savetahit ho c'hene, va breur, va c'hoar gristen,
Pini eus an holl vadou, eo ho kwir vad hebken,
Ar mad an talvoudeka, a dreist an holl vadou,
Hac oc'h he goll e rafac'h, koll dreist an holl golhou.



# MEUR A LAVAROU KOZ HA TALVOUDEC.

---

Na lavar gher na gric da krec,
Ma na fell dhit v'en oll anaoudec.
Avel, danvez ha penn maouez,
A dro hac a zistro aliez.
Penn eur vaoüez a dro pa gâr,
Hac alieçzoc'h eghet loar.
Eun ty a vez trein fall bras henhâ,
Pa vez koghez o c'houre'hemenha.
Biskoas her bed ne deus bet gwelet,
Na grec, na loën heb çzy hebet.
A-ze, goas ne dle ket fougheal,
Rac çzy hen deus koulz hac eun-all.
Ne deus den na tra heb he çzy,
Hac aliez hen deus daou pe dri.
Eun ty karghet a vinhored,
N'hen deus na mignoun, na kar hebed.
Deu oc'h maouez na helfe miret,
N'ha rei he fenn; Doue n'her mir ket.
Penhou goazet-zo ive kaled,
Diez eo miret outho da redet.
Eun orgeder bras pa zemez,
A gred bea great ar gwelha devez:
Ha war benn daou pe dri mis goude,
Beza dizemez c'hoas a garfhe.
Mes mar ghedhit daou pe dri bloas,
He lavaro deoc'h kaerhoc'h c'hoas.
Skwis gant eur c'hrec ha bugale,
Pell diounthan, holl ho c'harfhé.
Grba demezi da vap pa ghiri,
Hini da verch kenta ma c'hellu
Intanvez mar he deus kalz madou,
A oar walenha brao he daelou:
Gant eul lagat he ouelo drus,
Gant eun-all he c'hoarzo e kûs.
Diskwez a ra kalz a anken,
An dra-ze zo ormid hebken.
Gant mall he c'hortos penn ar bloas,
Evit mont adarhe gant goas.

Daou bot oc'h an tan, zo arwest fest,
Diou c'hrec en eun ty, a galz tempest.
War n'hed eul leo na dosta mar gbelhez,
Nac oc'h bleo rus na grec harveghez.
Kalz bugale heb larghentez,.
A laka espern an danvez.
Pa renk ozac'h senti oc'h grec,
He za tieghez da redec.
Ozac'h a rafe mad gwskoude,
Henhâ kuzul grec-vad, m'hen deffe.
Heuebi re eil oc'h heghile,
A zo kaçzaüs ha kalz dizoare.
Dre ze eo e weler tieghez,
Hen dizurch bras ha kalz diénez.
Peren-zo mad ma na ra trous,
Ha grec ive, ma na re c'hourdrous.
Eur c'hrec hac a c'hourdrous bepret,
Ne vo morçze mad selaouhet.
Gwel eo eur bâr, grac'h koz alaoured,
Eghet plac'h koand gant bleo rodelhed.
Ne ket bleo melen ha koantiri
Eo, a laka ar pot da virvi.
Hoghen furnez ha kalz a aour,
A vir oc'h den da vera paour.
Leina fall bras a ra'r mevel kez,
Pa renk he vestr leina gant hènez.
Goude tri dervez e skwiz pep den.
Gant glao, gant avel, grec hac bestren.
Urz-vad en eun ty ha tiekât,
A lam buan a boan pep ozac'h mat.
Gwel eo deski mabic e bian,
Eghet destum madou bras desban.
Gwel eo chom heb beza gauet,
Eghet chom heb beza dezket.
Foët-ta, da vughel hac en deski,
Ha mar d'eo dizeür her gwelhai.
Na ziskwez ket re a gûnvelez,
Na dha kraouadur na dha fatez:
Dha-re-vras teneridighez
A lakafe a c'hanhot diez:
Rac a viskoas eo bet arhuet,
Gant nep a gâr re, bea disprijet.
Ret eo ahez sench a vara,
Ha morçze ne ret sench a efa.
Eur c'hos-mevel en eun ty-mad,
Biken ne ghéelo en'han mad.
Na z'alc'h matez hebet en dha dy,
Keit ha m'a he deus he oriad gathy:

Kalz keñs a peaho, mar her grhez,
Brao dhit, ma na gwez varnhot mez.
Ret eo da gundu tinel kaer,
Beza pinvidik pe laër.
Evit prena gwin ha pastezioù,
Eo ret kaout arc'hant er godelhou.
Nep a zispign dre ma c'honnez,
Morçze ezom yalc'h n'hen devez.
Eur marc'hadour o trafika,
Ne zant ket an dispign a ra.
Kalz talvoudeghez, lorc'h hac arc'hand,
A zeu d'an nep a labour strivand.
Nep a labour hac a drafik,
A zelhit beza pinvidik.
Den yaouank karghet a zieghi,
A zestum poan war ben he gosui.
Nep-zo paour hac hen deus c'hoand,
Da c'houd petra dâl an arc'hand;
Amprestet hac he wezo,
Koulz a den petra' dalvezo.
Gwel eo kalz heb dle bara eis,
Eghet e prest bara gwinis.
Na amprest morçze, mar ghelhez;
Gwel eo dhit gouzaon paourentez.
Nep zo re vignoun d'ar gwin mad,
Zo henebour da vap e dad.
Abars mervel rei he zanvez,
A dost'an den oc'h paourentez.
Grha vad d'an holl pa dremeni,
Ha nha sell ket oc'h pe hini;
Ar mad great ne da morçze da 'goll,
Raë eun deiz pe zeiz, Doue hen restaol.
Dizeür eo den a ankounac'ha,
Ar mad a vez bet great evintha.
Kenderv gompez e vhi pe bresti,
Hac eur map. da zerc'h pa c'houlenhi.
Aliez, presta eun dra da zen,
Eo koll he arc'hant ha mamen.
Ret eo d'an den, n'hen deus netra,
Labourat tenn e-leac'h ghela.
Kalz mignouned a zho strivand,
Da rei poan kent eghet arc'hand.
Eun amezeg-mad a zo gwell,
Eghet na deo kerent a bell.
Mignoun oc'h taol, kalz a bromat,
Hac her-meas n'ho c'hanavez ket.
C'hoars d'an hini a zo ken dall,
Evit fiçziout e traou re-all.

Na lez ket da lod e tohez iod den,
Pa-ve dlut mignoun, kàr pe hestren.
Tra kuz da dri nep a lavar,
Abars nemeur an holl her goar.
Nep ne nac'ho ket he dra kuzet,
Tra kuzet re-all ne nac'ho ket.
Plac'h a går he brud-vad miret,
Ne dle ket henta re ar goazet:
He goll a rai, eu despet dizhi,
Mar da gatho d'an hostaleri:
Ha pa na effe nemet kafe,
He vho kredet efferez dre-ze.
An nep a amprest a zestum dle,
Hac an nep-zo kret her gra ive.
An amser gaër hac ar bevançz-mad,
A laka disprijout mam ha tad.
Prena keûneut, zo re divezat,
Pa vez ret c'hoëza her biziat.
Nha wers netra da eur mignôunic,
Ha na brên ket digant pinvidic.
Prên e foar ha gwers en dha dy,
Ha souden madou a zestumhi.
Morçze nivérez-mad ne gaver gret,
Etre daon-zen-kar, da dhou gârez-hebet:
Mar deo hetus da aun darn ho loden,
Darn-all a falvezo dezho dispen.
Na fizch ket muloc'h eghet el laër,
Nac en héol goan, nac e map-kaër.
Nep oc'h glao, he dy ne zioual ket,
A espern kalz mizou pa vez aozet.
Mar fel dheoc'h e ve eur micherour strivand,
Abars ober, na rohit dezhan arc'hand:
Rac ne rear morçze gant kalz difré,
Eul labour paet araok, her ghiz-ze:
Ar vicherourien, ma n'ho gueler,
A rai d'ar perc'hen ho faba re gher:
Ar pez a ra war-ze lavaret,
E-ve marc'h, gant lagad mestr lardet.
Dispign a rear o vont en hent,
Hac o terc'hel ty, daou-c'hement.
Ret eo gouzaon poan evit kaout skiand,
Ha labourat stard da gaout arc'hand.
Mar demahout e dale'h den huel ha galhoudus,
He weli zouden petra èo bea nec'hus.
War stad re-all an nep a gomzo,
En hém eveçzeat-mad hac he tavo.
Diez eo da eun den dievez,
Chom heb beza skouzanet aliez.

Ha pa vhez den fur ha koz a hent-all,
Na zisprhis morçze kuzul mad re-all.
Kalz a c'houlen da ampresta,
Ha ne çhoulenhont ket daskora.
Hanez kaout igign, urz-vat ha reiz,
E kaver diénez aleiz.
Ne ket difenhet kaout kalz madou,
Mes staga re outho kalounou.
Staga re kaloun oc'h an danvez,
Eo bea re vras pec'her, pec'herez.
Deiz ar Varn generalamand,
E vo koulz ludu evel arc'hand.
Arc'hand, aour, neuze Induet,
N'ho devezho talvoudeghez hebet.
Ar pez a c'heus re a zanvez,
Zo tra uep zo e diénez.
Grha aluzen gant da vadou-re,
Hac ho c'hafhi eun dervez en ée.
Matez nevez da ty pa duio,
Kement a teir a labouro.
Epat teir pe beder sizun,
Ker koulz hac-hi ne deus nikun:
Hac ac'hano da zivez bloas,
He zai d'ar paz, ha gorhec c'hoas.
Ne d'he ket gwelhoc'h kalz eur mevel,
Pa reuker he ganha da zevel:
Hac her parkou e-leac'h mad brea,
Pa chom da vutuni, da azeza:
Da brederi-'r pevar avel,
E-leac'h ober mat he drevel,
Kalz-zo ha n'ho deus en ho zy,
Nemet bara eis da zibri;
Hac a zo rec'hus en eun ty-all,
Ma na ghefhont rost e-leac'h kic-sall.
Gwel eo kalz beva her c'hoajou,
Ha kaout heno peoc'h heb madou;
Eghet na ve tremen he vuhez,
Gant grec hebet mar deo folhez.
Biskoas boutailhad-mat a win
Ne reas trubuil da gabuçzin.
Reizen manac'h a-zo teuha,
Digant an oll heb rei netra.
Oc'h oriadez, er ghiz-ze,
Mignounac'h bras na ra morçze;
Nac oc'h c'hoarez a c'houlen re,
N'her grha ket birviken tye.
Rei d'ar paour aluzen-aliez,
Ne ziverheas biskoas an danvez.

Efa kaër, re garet c'hoariou,
A ra zouden kalz peurienou.
Monet d'an oferen ha rei kerc'h,
Da zen, da varc'h, ne re chom varlerc'h.
Mont da gofez aliez,
A gaf calz tud-zo diez :
Hoghen goude beza ber great mat,
Ho c'halon a zeu d'en hem laoüenât.
Ne deo ket skiantchus bras an hini,
A ro d'hen-all, kuzul da zemezi ;
Nac ive da vont d'an arme,
Piril-zo en eil hac heghile.
An héol skedus dioc'h mintin,
Eur c'hrec hac a oar al latin,
Koulz a bughel maghet gant gwin,
A gustum-oll ober gwal-fin.
Eur mesvier touet her gra ivez,
An dra-ze a weler aliez.
Peurvuia ar gwin a laz muioc'h a dud,
Eghet na bare yac'haër gant he oll-vrud.
Gant den lik e dok ha oll vuhez
E c'hoarvez ive gwal-fin aliez.
Abars beza yaouank, koz he deuet,
Mervel a ra evel eun dismantet.
Bhez ato kuzet oc'h eun den mèzo,
Rac ar a pez oar, an oll her gwezo.
Ne deus tra en eun ty krênoc'h,
Eghet unvaniez ha peoc'h.
An unvaniez a gresk an dànvez,
Dizunvaniez her c'holl bemdez.
Diskiand bras-ta eo an den,
Na ra he beoc'h gant gwal-ghevren :
Rac ar proçzejou ar re welha,
A gaçz tra diou ghevren da netra.
Grha ta ar peoc'h kenta ma c'helhi,
Nemet furhoc'h a ze, na vizhi.
Ne deuz hebken nemet ar benbeïen
O pinvidikât ar vreutaërhien.
Kuzul-vad emezho a rohont
Hac unan, aliez daou, a golhont.
Kent mont-ta da glask ar breûtaër,
Grha buan da beoc'h gant da heneber.
Eus eur barner leal, ar varnedighez,
Ne dâl ket unvaniez-fall eur proçzez.
Kalz a zrouq a ra ar breûtaërez,
Hac a gant, nens hini-mat an ho zouëz :
Rac eus a broçzez ha pa ve dister,
E-sao kant, ha kant-all gant an amser.

Eun den a skiand, abars arnodi breûd,
A dle krena ha kaout aoun rac he skeûd.
E-treid den fur abars ober netra,
Azhez, ha goulen kuzul digantha.
Gwelhoc'h eo kalz dibri bevin e peoc'h
Eghet lounka ïer-lard, gant kalz soroc'h.
Klask ar peoc'h eta, ha bhez egarad,
Hac abars mervel bhez keuzeudic-mad.
E pep-tra goulen kuzul-vad,
Mar fell dlit kaout eun içzu mad.
Evit gounit da brocès buan,
Rho da parnhèr, arc'hant ha koan.
Eun den hen devous kement-zo ret,
N'hen deus ezom a dra all hebet.
Evit paka louarn pe c'had,
Eo ret sevel mintin-mad.
Nep a glask beza skiantchua,
Ne dle ket beza diegus.
Mar he c'heua da ober eun dra,
Na c'het ket varc'hoas; gra-hen bremâ.
Eun dra pa her gueler gret,
A ro atao joaïusdet.
Hac ar c'henta eo gwelha,
Na zale-ta d'ober da dra.
Nep gant arc'hand a c'hoario,
N'hell ket gortos kalz divarnezho.
Eur c'hoarier hac eun orgeder,
A zo berboëlhic, a leverer:
Troidelhet-vez, ha bevez-ve,
An nep ho c'hemer var ho lé.
Mui a zroug a ra·gwal daol téhot,
Eghet na ra taol eun den sot.
Lemhoc'h eo téhot eun drutel,
Eghet na deo dremm eur gountel.
An douar a guz ar muntrêrez,
A rear gant al louzaouerez.
Doue eo a gaçz ar c'hlenvet kwit,
Gant louzaouer he-za-r gounit.
Meur a yac'haër ho deus louzou,
Heb kaout nemeur a skiantchou.
Ne dâl netra studia re,
Ma na daoler pled d'an ene.
Mezur chaçz no de ket led,
D'ar re n'ho deus nemeur a ed.
Hervez ar vreac'h toul ar wazen,
Hervez ar bloas grha da souben.
Digentil levé, ma n'hen deus ket,
A ra mat eva gwin avelet.

Biskoas eun dèn gant naoun bras,
Tam bara fall ne gafas.
N'hen deus ezom ar pinvidic,
Nac eus a vara nac eus à ghic.
Naoun hebken a zefot dezhâ,
Ha d'ar paour o tefot bara.
Nep-zo boazet da c'houzson ato,
Nebeut a ehan her laouënaio.
Pris kalz a draou, ne ouzhor ket,
Ken na renker ho diovouëret.
Eun ty kaër an nep a zavo,
A gavo buan e yalc'h goulho.
Pa dreuzhi eur poul ha stær grên,
Mevel a-raoc ha mestr a drên.
Fazi hen deus, ha falhet eo,
Nep a gret-oll, kement a gleo.
N'en hem foughêt den eus he lignez,
Nac eus he neçzanded vras ivez.
Eur vezen gaër, daoust me huel,
He deus ive ho skourhou hizel.
Pep den a dle kaout eur mignon léal,
Heb henebour hebet, mar gall.
Kalz mignouned en holl d'an holl,
Hac unan, dreist ar re all holl.
Gwelhoc'h eo kaout mignon er mez,
Eghet kaout arc'hand leiz ar prez.
O re fiçziout e meur a zen,
E tenher mil ha mil anken.
Eun henebour unvamet,
Hac eur mignon kuzmuchet;
Neket splann fiçziout henho,
Sot eo an nep her graio.
E yaouanktis espern-zo mat,
War benn ma tui kozni da dostât.
Grec avizet mat dre he furnez
A zo eur gwir greuzeur d'ho ziegfiez.
Nep a gâr Doue a galon dibreu,
A deu d'her c'hêela heb anken.
An nep a gâr Doue deiz ha nos
A gav dre oll ar barados.
Beva, mervel, zo'-r memes-tra,
D'an nep a zo Doue gantha.
Eur gwir gristen-zo he zever,
En hem rei oll d'ar mad-ober.
Henebiez e pep amzer,
A ra gweçziee pep skolaër.
Ar vuhez-vad a hat ato,
Ar vuhez-fall a baouezo.

Neket buhez hir uac an hoad,
Eo a ra ar c'hristen mad.
Miret urzou Doue ha re an Ilis,
Eo beza gwir gristen d'ham avis.
Hac an nep n'her gra, daouat d'he vuhez hir,
A gwezo truez oc'h he galoun dir :
Rac e-leac'h garhedon gwir gristen,
He kavo d'an divez ifern yen.
Eur vuhez ver ha reizet mad,
A dål mui kredhit, hervad,
Eghet na dål buhez eun den fall,
Pa vefhe mil bloas ha mil-all,
Bhez eta c'hoantec atao
Da veva e kristen garo,
Da viret ato mad a Zoue an urzou,
Hac eus he Ilis an holl gourc'hemenhou :
Ha daoust d'ar verded eus dha vuhez,
E Doue, the gavo rouantelez.
N'ha c'hoanta morçze beva pell,
Mes grha erfad abars mervell.
Eur maro mad zo iouluçzoc'h,
Eghet buhez hir, ha talvoudekoc'h.
Den a wal-dech zo ato rec'hua,
Den a vuhez reizet, ato joaius.
D'ar c'henta e vank ato pep tra,
Eil zo laouen gant nebeut a dra.
Ha goude beza miret urzou Doue,
D'an divez he za d'he veuli d'an ée.
Biskoas hano-mad ha gounid bras,
Hen eun hevelep sac'h ne dreantas.
Eur plac'h penn skån ha rederez,
Ne ket mat d'ober tieghez.
Eun hevelep çzy e gwirionez,
A ra dibaot gwir blac'h tieghez.
Plac'h a ghemer a zo gwerzet,
Plac'h a ro a zo dilezet.
N'he rho ta da baot an dister-dra,
Ha nha ghemer diganthå netra.
Gwal-eur kalz a blac'het a arhu,
O rei, o kemeret a bep-tu.
Paourentez a dosta o kua,
Oc'h keghin lipous ha re zrus.
Dibaot eo ar bardounerien vraa,
Hac a zistro sent d'ho zy, siouas!
Ne deus a win mat heb ly,
Na vertus heb gwariçzy.
Nep-zo laouen gant bara seac'h,
A gav da beuri e pep leac'h.

Ar c'hrec, an arc'hand hac ar gwin,
Ho deus ho mat hac ho bilin.
Dibaot e c'hel beza laouen,
Grec he deus eur pried diskempen.
Mar deo egazus ha droug,
Her roio aliez d'ar groug.
Grec a zioufen pa gâr he min,
Ha pa gâr e ouël nos ha mintin.
Dibaot her bed-man e weler,
Vertus vras e plac'h dibreder.
Nac e paot didalvez ive,
Dibaot eo guelet an dra-ze :
Mam an oll dechou fall e gwirionez,
Eo he-me'-r fur, an didaloudeghez.
Ma na c'heus ket souben da zibri,
Beo gant bâra evel ma c'helhi.
Den her bed, ne gred beza re curus,
Gant feiz arc'hand ha speret skiantchus.
Ar madou a zeu dre hent-fall,
A zo diez bras da zioual :
E gwirionez, ne ket eas pell miret,
Ar madou a vez gwal ghemeret :
Dibaot bras he-zeo ho guelet,
Her bedervet lignez diazezet.
Mar fell dhit-ta destum madou padus,
Na vhez birviken, laer na mac'houmus.
Evit kenderc'hel da binvidighez,
N'hen taol morçze dre ar prenest er mez.
An nep a lamm ato hep lakât,
Kalz a dra, pell, en he yalc'h na bât.
Mar fell dhit destum madou,
Pa lambi unan lakha daou :
Pe c'hra kalz gwelhoc'h, na lam biken,
Ha lakha ato unan oc'hpenh.
Dieçzoc'h eo plega gwezen,
Eghet n'a deo terin planten.
Pleg da vughel en he yaouankis,
Hac heb mâr her pleghi en da c'his,
Yaouankiz, kelen mad anezhan,
Ha dalc'h ato stard mad hounthan.
Ma na bleg neuse didhe ber ha krenn,
N'her gralu e kozni, pa dorfhez he benn.
Abars mervel rei holl dra he dy,
A ve da eun den kalz sotoni.
Dalc'h ar c'hef en da zourn pa man,
Hac e teuhor da doma ounthan.
Eur chroc zo boazet da efa,
A bep hent oll ne dall netra :

Oc'h pep lealded ho serr d'hôr,
Hac oc'h pep pec'het he tigor.
Nha lakha droug e grec, hebet
Ma na fell dlnt beza kolhet.
Dreist pep-tra, nha egaz te amzhi
Diudan boan beza duet-oll gathi.
Ne deus aër-viber hebet gwaçzoc'h,
Na leoun, na dragon skrijuçzoc'h,
Eghet na deo eur plac'h e kounhar,
Diouzlhet d'he egazi nep a gar.
Lakhit da dalvout kememâ-holl,
Hac e vihot ar furha eus an holl.

---

Bremâ, lenher, gonde beza lenhet va c'hentel,
C'hwi helho barn, lavaret hac hi zo tost pe bel,
Doc'h ar speret eus hor iez hac ive dioc'h he ekiand,
Ha mar he c'havit mat, mar doc'h gheneme açzand,
N'hi a skrivo pelhoc'h er ghis-ze hor iez Breizec,
Hac he graio dre heno, eur bâr mui talvoudec:
Hac unvan da skiva er memes doare eur iez,
A ro ato dizhi muioc'h a dalvoudeghez.

Mar doc'h henebour, klaskhit eun all skiantchuçzoc'h,
Dereatoc'h, hac heb dale me vo açzant ghenehoc'h;
Rac guelet unvan e doare skriva hor iez,
A ra va braçza ioul evel va oll c'hoanteghez.
O c'hortos eus ho pers an dra-ze ken inulus,
Me a ro deoc'h hamâ'r reizen din-me ken-hetus,
Hervez pelum me ham'eus bet holl akrivet,
Qement ho c'heus dumâ a-ziaraoc guelet.

Ne ket eun divis ham'eus koûn da ober hamâ,
Ne rign nemet diskleria va doare da skriva,
Henebet pe ghemheret goude nep a garo,
Tamalhet, meulet pep-uuan evel ma karo.



Ho pedi a rhan, lenher, da gredi stard penaos e kemenâ oll, na fell dign na rcudaël oc'h ar gramberianed nevez, na tamal ar re goz Breizec. Azaoüez ham' eus evitho-holl, ha douja' rhan an eil rum hac heben. Holl heb mar hebed, daoust ma zhint dishenvel hentrezho hac hen ho doare da scriva, ho deus kredet ober evit ar gwelha. Goulen a rhan ive, lenher, an hevelep trugarez evidhon digheneoc'h ha digant kement a deurvezo va lenn. Hor iez dilezet e-pât eur re bell amser, a zo chaghet hen hevelep doare, na vezo ket re, holl strif an dud gweçzieka evit dont a ben d'he dizac'ha : ha daoust na d'houn va-unan nemet eun dic'hweçziec, e kredkan gwscoude en hem deuler her veskaden, evit lavaret va gher e kichen an dud gweçziec. Hoghen dre m'ho guelhan holl koz ha nevez, dishenvel ha darnaouet bras hentrezho war an doare da skriva hor iez, hem' eus prederet sevel a gostez eur baniel nevez ha ghervel re-all d'he heulia. Dizunvaniez ar skrivanierien Brezounec betehen he deus va hardiçzeat ; rac pa zeo gwir penaos e zeo bet kement a dud gweçziec darnaoüet hentrezho war an doare da skriva hor iez, ha pep-unan o veza kredet ober evit ar gwelha en doare ma rea, na dlear ket beza saouzanet oc'h va guelet o thigheri eun hent nevez hac o treanti henhan va-unan.

Heuhet a-c'hanhon henhan nep a garo, dieûb e vezo hovizikon da bep-unan kerzet onhan ghenhen pe drei kein dezhan, hervez he ïoul, ha lezel a rhan gant an holl an azaoüez vraçza d'ham zamal pe dham meuli. Pep-unan a helho va barn ha guelet a me ham he tec'het dioc'h ar gwir reizen ha pelheat re dioc'h speret ha skiand ved ar iez Breizec : kement a glaskhan hem doare nevez d'he skriva eo kalounekât pep-nnan ha kendamoëza an holl, evit ma savo heb dale eur speret mad ha galhoudus benhac, gweçziec aoualac'h evit lakât reiz peurbadus hac unvaniez en dnare da skriva hor iez Breizec : rac hanzao a rhan hep distro hebet, n'hem eus kavet betec-hen war an draze netra hetus aoualac'h d'ham speret na walc'hus d'ham c'haloun, daoust d'ar skridou gweçziec ham' aus lenhet bete vreman. N'ho deus hentrezho holl an disterha unvaniez ; darn a skriv en eur c'his, darn-all en eun doare-

all. Kement ha kement, ma zeus ken aliez a c'his pe a zoare da skriva hor Brezounec, evel a hini her skriv. Abalamour da-ze eo hem' eus kemheret an hardiçzeghez da zigheri va-unan eun hent nevez. Pep-unan'her c'hemhero pe hen dilezo, hervez he ioul, ha mont a rhan da zeçza var ghement-ze eon diskleriadurez-var. Prederhit ha gwelhit hac hi a helfe beza hetus ha déréad deoc'h.

Déraoũhomp da ghenta dre an *h*, lizeren kalz talvoudekoc'h evit hor iez eghet kement zo bet galhet da envori anizhi betec-hen : rac hervez va c'hreden, hi eo ar vuduren war hini hor iez Breizec a dle trei aheçza. Evit lavaret skleroc'h, he frederi a dlefet heçzoc'h eghet na rear, hac an darn-vuia eus ar gheriou Breizec a dlefe ha dighemeret. Mailhou koz gweçziec ho deus roet skwer a ghement-ze, e touez pere ar c'henta eo tad manac'h ar Pelletier, pini he laka aliez a preder, ha war ghement-ze, hervez va c'hreden, o tiskoueze beza tost d'ar skqiand-vat.

Hac evit gwir, an *h*, daoust na deo na konsonen na vogalen, evel ma lavar dom Louis Pelletier, gant kalz a c'hramherianed-all ; petra benhao na deo nemet eur merk hebken evit diskwez e renker tenha pe boulza krênoc'h han halan, he zeo gwskoude eul lizeren talvoudec meurbet eus hon A. B. C., hac an hini a bini ar preder a dle beza lakeat en darn-vuia eus ar gheriou a skriver. Rac-ze he c'hredhan atao gwasket ha leïet mat dirac pep vogalen a bere ar soûn a ra poulza pe denha eun nebeut krên an halan, pa gomzer.

An hevelep abec a ra dign e lakàt atao va-unan, a-raoc an holl, *rac-hanvou a sell ouzhomp* ha pere a zo peur-lieçza dilostet dre ar gheriou-igou ; *an*, *on*, *oun*, *it*, *ot*, hac en holl verbou a bere an dihenn a ra : *int*, *ount*, *imp*, *oump*, etc., hac ato diaraoc an teir pe heder lizerén diveza eus ar gher, evit merka gwel an niver. Dre ar memes abec, ar gomzic *ni*, ken noaz ha ken displed o veza skrivet er ghis-ze, a gredfen gwelhoc'h gwisket ha dereatoc'h, ma ve skrivet *nhi*. Er ghis-ze e c'hard-amezer kalz gwelhoc'h an niver.

Kalz re goz gwech-all a lakea *h* dirac *am* hac *em*, en holl rac-hanvou ractal dehomp : açzant gatho war ghement-ze, e kredhan o ve kalz de-reatoc'h skriva : *ham' eus*, *hem' eus*, eghet *am eus*, *em eus*, ha gwelhoc'h c'hoas eghet *e meus*, *a meus*, evel ma ra kalz.

Diou *ll* c'hoas ive etre diou vogalen, a c'houlen ma ve lakeat *h* e leac'h an diveza. Abalamour da ghement-ze eo e skrivhan, ar *falla*, ar *falha*, ar *gwella*, ar *gwelha* : hevelep-tra, pa erhu gant diou *mm*, diou *nn* beza ive e creiz etre diou vogalen : abalamour da-ze eo e skrivhan atao : *lamhou* ha *mamhou*, e-leac'h *lammou* ha *mammou*; an diou *nn*, dre na c'houlenhont ket nebeutoc'h, a dlear da skriva ive : e-leac'h, *bennac, benhac, lenher*, ha nan *lenner*. An diou *rr* er memes abec, a renk heulia ar memes reiz ; dre skwer : *arrout, arhout berra, disterra; berha, disterha*, etc.

An *h* a zo c'hoas lec'hiet mat ha gwasket deréad warlerc'h ar *g*, hanvet kris gant ar gramherianed, ha dianavezet oll er memes amzer gant an darn-vuia eus al lenherien Brezounec, pere ne ket ret dezho holl, a ne alhont ket holl gwzout peur eo ar *g* kris dioc'h na d'he ket ; ar pez a ra dezho he balbouza dizoare bras hac he lavaret atao a dreus : o lakât evel ma rhan goude dom ar Pelletier, *h* dioc'h-tu varlarc'h ar *g*, evel, dre skwer, er gheriouigou-mâ : *gher, hoghen, ghis*, etc., e rear da bep-unan ho lavaret freas, hep he c'hel memes ho lavaret en eun doare-all dishenvel, hoghen o skriva evel ma rear ; *gez, hogen, giz* e rear dezho balbouza, *jer, hojen, jis*. Ha ne welhit-hu ket e kement-ze, lenher, eur gwal darvout bras ? Ret eo eta skriva en eun hevelep doare, m'a c'helho ha ma renko an holl ha pep lenher, lavaret sklear ha freas : *gher, hoghen, ghis*. Kement-za a gavhan kalz poëlhuçzoc'h ; gwelhit a c'hwi ham dislavaro ?

Kalz a strif a rear ive evit lambet heus hor C'hroas-Doue al lizeren *c*. Mes perac hen ober ? Va speret na hell dizelei abec-mad hebet var ghement-ze. Ar *c* a peh amzer evel e pep hro, he deus bet ato he renk e Kroas-Doue. Kement ho deus betec-hen hanavezet ar skritur, hac he frederiet evit en hem ziskleria, ho deus ato roet d'ar *c* an trede renk en ho C'hroas-Doue, hac he c'henderc'hel a rear c'hoas e pep broad tud. Perac eta ar Vretouned a renkfe lakât ho hini a gostez ? An draze a zao meurbet va meno. Gont a rhan a zeus bet tud gweçziec, evel an tad Pelletier, hac ho deus bet lavaret a c'helhe ar Vreiçziaded tremen a grenn hebthi ; hoghen n'hen deus biskoas lavaret a rhenkchet he lakât a gostez hac en hem dizober anizhi evel ma klasker en ober bremâ. Pell dioc'h-ze, dalc'het hen deus renk diabi e Kroas-Doue, hac he frederiet hen deus a kalz abegou. Hon tud-koz an he raoc hac en he c'houde, ho

dens dalc'het mat dizhi, hac evel n'ho devoa en ho iez gher-all hebet evit diskleria an Alphabet, ho deus her galvet *A B C*. O lakât eta a goste *ar c*, oc'h he dilezel krenn, e renkhint pelhoc'h lavaret *A B K*. Ar pez n'ho deus biskoas great ar gwir Vretounet. Ar pez ne rahint ket ken nebeut bnan nac ive kalonnec : an draze a ve re zoanins evitho , rac ne garhoat ket an nevezentou. Lezhomp eta gatho ar *c*, ha grehomp anizhi kent, eur preder dereat. Nevezhomp mat guelhomp mat hor iez, hoghen na lamhomp morçze digathi hini eus e lizerhenhou koz. Daoust ma nevezhan va-unan un dra benhac an doare da skriva hor iez, e fell dign hama da viana, kenderhel ar *c*, ha goulen a rhan ma vezo dalc'het he renk dizhi e Kroas-Doue. Rac petra benhac ma c'helher lakât dre holl en he leac'h al lizeren *k*, e zeo gwskoude betuçzoc'h d'an daoulagat eghet na deo *k*, en holl goumzou a bere au dilost a éhan war unan eus an diou lizeren-mâ ; an draze a hell pep-unan da welet sklear. Na stokhomp ket eta an dourn oc'h ar *c*, doujhomp anizhi, lezhomphi evel ma man hac evel ma zeo bet e pep amser : prederhomp mad anizhi kentoc'h, grehomp anizhi eur preder déréad e pep abec. Rac menba a rhan oc'h penn, penaos e zeo ret grounçz d'hor iez derc'hel mat d'al lizeren *c* ; hebthi e gwirionez, ne halfêt biken koms mat ar Brezounek. *Ch*, ha *c'h* a zo gwestl mat a ghement-ze. Penaos heb ar *c* lavaret *chatal*, *chaçz*, *c'hwi*, *deoc'h*, *deac'h?* etc. Perac eta en hem abeurti kement d'he lamhet eus hor C'hroas-Doue?

Kement-all a lavarhan eus ar *çz*, pini a zo ive talvoudekoc'h d'hor iez eghet na goûner, ha dre an herelep abec e karfhen ive guelet derc'hel mat dizhi en hor skritur. Hac evit gwir, ar *çz*, ma na dhe ker. ret d'hor iez evel ar *c'h ch*, a zeré da viana kalz muioc'h oc'h hon tehodou ha ghenaou Brezounec, eghet diou *ss* pe eun *s* hepken e kreiz etré diou vogalen, hac a bere an holl ne hanavezhont ket ive aoualac'h an daloudeghez hac a zo kalz diçzoc'h da soôn pe da lavaret. M'her goulen digant kement ho deus skiand, penaos e c'helfe eun ermeziad, hac ive eur gwir vroad disisk, lavaret mat ar c'homzon-mâ : *tragaser*, *tenser*, *dudiusoc'h* ha kalz a c'heriou-all er ghis-ze. Heb mar e lavaro, *tragazer*, *tenzer*, *dudiuzoc'h*. Hoghen kement-ze ne ve nemet halbouza ar gheriou-ze pere a ranker lavaret o starda krén am tehot oc'h an dent ; prederhomp eta ar *çz* er bâr kriçzoc'h eghet an *s*. Lakehomp *çz* eleac'h *s*. Hac e renko pep lenhor lavaret evel ma the hen obei, *tragaçzer*,

*tençzer*, *dudiuçzoc'h*. Ar çz he deus ato eur soún sklear ha freas ha kalz æçzoc'h evit koumza reis ar Brezounec. Hon tud koz gwech-all, anaoudekoc'h eghet-homp, ha da nebeuta ker gweçziec a nhi, a ma holl açzant war ghement-ze hac he frederi a rehant e pep abec. Perac n'her grafhemp-nhi ket hon-unan? Me ho ped, lenher, da brederia stard war ghement-ze ha da ober eveld'ho.

Skriva a rhan ive *dign* kenaliez gwech a ma ranker her lavaret etré an dent hac ar fri, ha *din* pa her grear dre ar fri hebken. Ne lakhan morçze diou *nn* er vrienen *an* na *g* en *hag*, evel ma rear bremà, mes *hac*, evit derc'hel he renk d'ar *c*. Diou *nn* er vrienen *an* a gafhan di-dalvout bras ha gwan. Cheta va ghis ha va doare da skriva ar Brezounec, ha kredi a rhan e zhoum e kement-ze, ken tost da skiand ar iez Breizec evel an holl ghiziou dishenvel a weler a bep-tu bete vreman. Prederhit var ghement-ze oll evel ma kerhot, ha grhit goude evit ar gwelha.

Leverhomp c'hoas eur goms gwskoude war ar gherionigou, *a*, *e*, *ho*, hanvet gant ar gramherianed : *Rac-ano*, *brinçzen*, *brienen*, pere hervez va c'hreden a dle atao beza ho-unan heb morçze tenha gatho, na kemeret lizeren-all hebet. Pell dioc'h-ze, e tlehont ato staga ha rei d'ar gher pe d'ar verb a zeu war ho lerc'h. Evit skwer a gement-ze : *te a c'heus grosmolet*, ha nan, *ac'h-eus. Chwi ho c'heus touet :* e-leac'h, *oc'h eus*, nac *hoc'h-eus*... *Deac'h e zis da Gastel*, ha nan *e-z-is :* ar pez a gavhan gwan bras ha didalvoudec. *Warc'hoas e zahimp*, ha nan, *e-z-aimp*; nac *e-z-imp neuse e c'harhuis*, e-leac'h, *ec'h arruis* : deçzadorn *ghenta e zign*, ha nan, *e-z-in* ar pez-zo da viana gwan bras ma na deo lù dreist lù. Hoghen barnhit ho c'h-unan kement-ze holl.

War ghement ham'eus lavaret hamà diaraoc en hem gredhan ken tost d'ar wirionez hac ar re a helfe va henebi. Hoghen ne fell ket dign en hem varn va-unan : va barnhit eta.



# DISKLERIADUREZ EUS AN OBERER.

Evel ma kredhan en hem gavo, hep mår hebed, meur a huni evit tamal an oberic må koulz hac an doare ma zeo skrivet, e pedhan a vremå an nep a deurvezo kemheret ar boan-ze, d'hen ober, nan o galhec, mes e Brezounec palefars ha da lakât her gwaska evel m ham' eus great, evit ma c'helhint eveldhon beza barnet gant bep-unan. An draze na hell beza nemet talvondus d'hor iez Brezec; rac a-c'hano e c'hel sevel d'an divez eur sklerighen vad benhac evit hor bleina holl, ha lakât unvaniez en hon doare da skriva. Chetu kement a glaskhan hac ar pez a dle ive da glask hebken, ar re a deurvezo va henebi. Diskleria a rhan eta haman penaos ne lavarign grie d'ar re a skrivo dign e galhec nac ive d'ar re her groio e Brezounec epat ne veçzhint ket gwasket. Ar pez ham' eus bemdez da ober ne lez amzer hebet ghenhen da ziviza gant pep-unan hervez he faltazi. Lakehomp eta holl gwaska hon oberou heb klak levenez gwan hebed : hoghen braçza mad hor iez hepken.



Mar deo dâ deoc'h an ober-mâ, Lenher,
Her c'hafhot ato e Montroulhez,
E ty Alexandr LÉDAN, ar Gwsker,
Evit ho taouzec gwenhec ar pez;
Hac evit ho taou real memez,
Mar kemherhit douçzen e leac'h pez.

